# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
*renet gant Roparz Hemon*
Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur
(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*
B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)

Niv. 18 - HANV 1929

TAOLENN

PAJENN



Gwalarn
Niv. 18

# Mona

Eun heol gwenn a bare etre targosiou diskourret ar c'hleuz. Eur voualc'h a biklamme dirazomp penn-da-benn gwrimenn ar waremm. An amzer a oa skournet ha difinv war an uhel.

— Selaou! eme Alan.

Edo eur c'harr o pignat du-hont gant an hent. Draskadennou ar rodou o storlokat er skoasellou, a zassone en aer yenn, evel ma vije bet an hent tost tre, en tu all d'ar c'hleuz. Ar paotr-karr a gane:

— Ar portezour! eme Alan. Bloaz 'zo n'em boa ket klevet e ganaouenn.

Alan a dride e galon o kavout hep kemm e vro c'henidik.

Dre ma kerzemp, e tisplege d'in:

— Bep lun, en eur vont da gas bleud da gêriou ar menez, e kan ar portezour, abaoe bloaveziou, ar ganaouenn a glevez. N'eus ket par, war e veno, d'an diskan-se da lakaat ar jao da vont ingal gant an hent.

Ne oa kemm ebet er vro, en amzer o vont e-biou.

Edomp degouezet e penn pella ar waremm. Eul lamm a rejomp war ar c'hleuz gant nerz hon arzellou yaouank. Etre diou wezenn-bin e tarzas an draonienn, gant koadou ha brouskoadou ruz war an holl diribi-

nou, pradou glas er goueled, hag, er c'hroaz-hent, du-hont, eun ti a-zoare, nevez-razet, gwenn-kann.

En eur c'hoarzin, Alan a astennas e zourn:

— Ar Gelvezeg Vihan!

Ti Mona.

Eun hent kaer a oa da ziskenn.

Ne oa den en ostaleri. Eur gastolodennad dour a oa war an trebez, e-kreiz an oaled, ha, dindani, daou pe dri eteo tan, o vogedi.

— N'emañ ket pell, a soñje Alan; n'eo ket distaliet c'hoaz an daol ha dour skaota a zo war an tan.

Hag e oa diwezat:

— O! n'eus den?

Ne voe respont ebet.

Azeza 'reas Alan e-barz an oaled, war eur piler koad, ha me er c'hogn all, war eun dorchenn vroenn. Alan, gant eur skilhenn, a dabac'he ar glaou hag al ludu. Pignat a reas eur fulenn bennak er siminal:

— Kenta gwech he gwelis, emezañ, e oa e pardon an Neñv. Fichet e oa, evel ma tle eur bennhêrez beza fichet: voulouz betek he diskoaz, he broz aour-neudennet, eun davañjer seiz gwenn. Hep dale emichañs e vi pedet da veza paotr-enor...

An nor a zigoras war he fouez. Eur boutad avel a leunias an ti.

Alan a savas.

Eur paour kaez koz, kroummet war e vaz, a zeuas tre, hag a azezas war ar gador dosta:

— 'Meus aon n'emañ ket Mona er gêr, a lavare Alan, o vont hag o tont dre an ti.

An hini koz a savas e benn. C'hoant en devoe lavarout eun dra bennak. Hogen, ne reas nemet toc'hellat.



Skopa 'reas etre e ziwesker. Eur wech ar mare ec'h anale hir hep kredi klemm.

Ar yenijenn a c'houneze an oaled.

An horolaj a skoas eun taol. Alan a sellas ouz an eur:

— Ne vo ket pell ken, a lavaras an hini koz.

Daou vunud goude, e trouzas botou koad, er porz.

Mamm Mona a zeuas en ti gant eur vriad vleñchou:

— A! salud! moereb.

— Sell, 'ta! ha c'houi a zo aze?

— Ni eo!

— Ha pe vare oc'h degouezet er vro?

— Ar mintin-mañ.

— Hag emaoc'h pell 'zo en ti?

— Eur pennad 'zo. Edomp o vont skuiz ha war-nes riella, a lavaras Alan, en eur farsellat:

— Gwir eo, pell oun bet gant va zroad. Hag a nevez 'ta, yaouankizou?

Mamm Mona a c'houlenne diganimp petra a oa nevez..!

— N'eus e Kêr Iz nemet traou koz...

— An ti amañ, d'an nebeuta, a zo bet gwisket kaer, emeve; 'm'eus aon eo evit eured ar verc'h?

— Feiz, va Doue, hag ez eo, ya!

— A!... eme Alan.

— Ya! nevez dimezet eo Mona. Ne ouiec'h ket? Feiz! pemzek deiz dres. Ret e oa ober d'an ti eur c'hempenn en diavaez, hag eur fich en diabarz. Koulskoude...

— Pemzek devez 'zo?...

— O! eur friko dister, eur friko paour...

— Evelato....

— Ya! Mona ne vourre mui er Gelvezeg Vihan. Alies e komze diwar da benn... Pell 'zo e lavare e vije aet da labourat e kêr. Eur bennhêrez!... Ma n'eo ket eun

druez!... An tad ez eas droug ennañ. Aner avat, eo bet d'ezañ dialia Mona. Mont a reas da Vontroulez daoust d'he zad ha d'he mamm. Daou viz goude, e timeze gant eur martolod eus Kameled... An tad n'eo ket bet en eured.

— Na c'houi?

— O! ar mammou!... Daou zevez oun bet e Montroulez. Hogen, mall a oa ganin dont en-dro. Bremañ emañ an daou goz o-unan er c'hroaz-hent. Ne zeu den amañ abaoe m'eo aet kuit ar verc'h; den. Pep hini, avat, a sent ouz e blanedenn, ha kavout a ra d'in e vezo eürus.

— Ha gwaz Mona a ya d'ar mor?...

Alan a glaske glaou beo el ludu, a daole warno tammouigou skolp, hag a c'houeze:

— Diwall, Alan, ma leugnin ar gastolodenn: an dour a zo war an tan a zo aet da aezenn. Ha tan dindan, ma vezo prest ar rouzig bremaik.

— N'ouzon ket hag amzer hon eus, a lavaras Alan.

— Emichañs n'oc'h ket deut d'ar gêr da labourat?

Hag an ostizez a lakaas keuneud sec'h dindan an trebez. Mont ha dont a reas dre an ti. Skaota 'reas ar skudilli, hag eun taol skub a reas d'an daol ha d'al leur-di.

— Ha te, Kaou, emezi, te a zo deut ivez d'ober eur weladenn d'imp?

— Ya, siouaz; a huanadas an hini koz. Ne oan ket evit chom ken; skournet e oan, ha va bizied a oa maro ouzin. War an hent-se e c'houez eun avel fall. A-boan ma em eus torret, er mintin-mañ, eur banerad vein.

— N'out ket yac'h, neuze?

— Ha ne vezin ket ken! Emañ an derzienn warnoun. Eur pistig a vir ouzin plega va c'hein.



— Arabat d'it dont d'az labour dre eun amzer ken kriz.

— Dre amzer glouar ha dre amzer fall, e renko ar re baour labourat dalc'hmat.

Hag e skopas etre e zivesker. Ober a reas eur sell ouz ar boutailhou:

— Kalz arc'hant a vankan d'eoc'h, pelloc'h, emezañ, lentik.

— Feiz! Kaou, ne ran ket bemdez ar gont. Bez dichal, avat: ne vez lakaet war ar *c'hoch* nemet an dud onest. Petra gemeri?

— ...

— O! moereb, a hopas Alan, emañ an dour o virvi. Aozit d'imp buan bep a vanne rouzig tomm, ha lakait e-barz ar gwella lip-e-bao a gavot war stal ar romou. Marteze an tad koz a gemero ivez eun dra bennak?

Kaou ne savas ket e benn.

— Ar baotred yaouank a bae eur banne d'it, Kaou, a lavaras d'ezañ e pleg e skouarn an ostizez. Petra 'vo lakaet d'it?

— M'em bo neuze eur banne odivi.

Hag an torrer-mein a stouas e benn gant ar joa.

An torrer-mein a oa bet, hep mar, p'edo en e vrud, eur c'haer a zen. Evit d'e zremm beza livet kalet ha roufennet doun, en eur labourat en avel hag en heol, e zaoulagad glas, damguzet gant mourennou stank, a oa glan ha sioul. E zivesker, evel divesker an dorrerien-mein, a oa gwaskedet, betek an daoulin, en heuzou plouz stardet gant eul las kanab. Bep eur mare e toc'helle gant ar paz krign staget outañ.

— Dremm eun denjentil, emeve da Alan.

Hag Alan am respontas:

— Gouenn ar menez.

Ar c'hafe a vogede e bolennou, hag, en o c'hichen, e lugerne gwerennadouigou laouen. An torrer-mein a zourenne e zaoulagad.

Alan, gaoliet gantañ eur penn eus ar skabell, a vouskane hag a gemere plijadur o winta hag o tiwinta ar penn all:

— Ba! Lan, a lavaras ar vestrez, taol d'imp eur ganaouenn, ha n'eo ket mouskana an hini eo.

Alan a lezas penn ar skabell da goueza herr war daolennou mein glas al leur-di.

— N'eo ket torret, emezañ, en eur sevel. *Tralaladeridonra-tralalalalenno.*

— Asa! Lan, te a zo eun eostig pe eur goapaer.

— Ma! setu amañ soniou all, war doniou anavezet.

Alan a dennas e dog, a droñsas milginou e chupenn betek an ilinou. Reutaat a reas e gorf, reutaat a reas e vouez, hag e tistagas e ganaouennou farsusa, annezet en e eñvor abaoe bloaveziou.

Mamm Mona, kement ha ma c'hoarze, a oa bet ret d'ezi mont er-maez, el liorz, e-pad eun abadenn, da denna war hec'h anal.

An torrer-mein a sune e gafe loaiad ha loaiad. E zaoulagad a oa sklerijennet gant goulaouig al levenez:

— N'eo ket gwir, tad koz, emeve, ar re yaouank a dle lammat ha kana?

— O oad eo.

— Alo! yec'hed, neuze!

— Yec'hed!

Pep hini a stokas e werenn. An devezour koz a grene e vrec'h. Ne dae ket ar mousc'hoarz — eur paour kaez mousc'hoarz dister — diwar gorn e vuzell. Pelloc'h e vije chomet ouz taol, nemet mamm Mona a lavaras d'ezañ:



— Bremañ, Kaou, ez eo ret d'it mont d'ar gêr, a-raok ma vo kollet ganit nerz da vanne. Eul leo hanter dre amzer skournet a zo eur pennad mat a hent.

— Ober a rin an hent, a lavaras Kaou, mao an tamm anezañ.

Hag e savas.

— Bennoz Doue, d'eoc'h ho-taou, emezañ.

Hag heñ er-maez, daougroummet ha dillo.

Alan, azezet war ar skabell, a skarze gant laonenn e gontell, ar gramenn galetaet e garanou golo an daol.

Lavarout a reas a-greiz holl:

— N'eo ket tomm en ho ti, moereb.

▼

Distrei a rejomp dre an hevelep hent, goustad. An deliou staget gant ar skourn ouz al leton, hag ar bodou sec'h kouezet epad ar goañv, a zraske dindan hon treid. Ar c'hoad a oa difinv. E tu ar stankenn, dindan ar c'helvez hag ar bezo, eur c'hi a harze er riboulou, e fri ouz an douar, o redek ar c'had. Labousedigou a nije diouz o c'hlud. Ar c'hi a lammas dreist ar c'hleuz, a gammigellas dre ar foenneg, betek ar stêr Arc'hant, a yudas d'al laez diou pe deir gwech, hag a redas davet eur paotr saoud e gwasked ar c'hleuz.

Trei a rejomp er c'hoad, goude treiza ar stêrig e Sant-Mikael. An hent a oa goudoret gant bodennou kelvez ha gwez kelenn. Heoligennou an diribin a oa gwisket a van ha bleuniet a vrug limestra. Dour sklaer a verade diouz ar roc'h, penn-da-benn an hent, eus eienennou sklintin kuzet er raden-bleiz, pe a neudenne diouz geotennou hir, hag a vilbilhe war grouan an naoziou.

Hag e pignemp. El laez, Alan a chomas a-sav. Distrei a reas e benn, ha, goude eur sell ouz an oabl:

— Henoz, emezañ, e vezo skourn du.

En draonienn e lufre glaster ar pradou. Ar paotr saoud a oa kludet en eur goudor all, souchet en e groc'hen dañvad. War an dorgenn enep, eur vaouez a rastelle deliou sec'h. Er c'hroaz-hent, ti Mona a oa gwenn-kann e-tal ar saprennou du.

Alan a gasas eur sell war-du an ti gwisket a raz nevez:

— Eun abadenn c'hoarzin ac'h eus aozet d'imp, bremaik, emeve.

Ya! An hini koz en deus bet e walc'h a nerz-kalon 'vit mont en-dro d'ar gêr.

C'houitelladenn diamen an tren a dregernas penn-da-benn ar stankenn. Dre eun hent all, ar portezour, echuet gantañ e zevez, a zistroe d'ar vilin, ha diskan an hevelep kanaouenn a c'hournije a gaouadou dre ar gwaremmou skournet.

En eur vousc'hoarzin, Alan a lavaras d'in:

— N'eus kemm ebet er vro.

J. RIOU.

# Dremm an Ankou

— « Erwan », eme eur vouez drant, e toull heoliet ar c'heo, « da vureo ar c'homandant ez an. Ha dont a rez ganin d'ober anaoudegez gant hor rannad foziou-difenn? »

Erwan a zeu er-maez, e zourn eur pennadig war e zaoulagad trellet. Livier, reder all ar gompagnunez, eun duard krenn eus ar c'hlas pemzek a zo ouz e c'hortoz, seder e zaoulagad, war e ziwez ruz-beo eur mousc'hoarz, laouen evel hinon an nevez-amzer. Arm ebet gantañ. Eur vaz hepken en e zourn; ouz e gostez boest glas ar maskl enep aezenn-vougus. Hag en hent. Ar foziou difenn o kildroenni a zo tomm gant heol miz Ebrel o para war ar c'hleiz skarnilet. Amañ hag ahont, azezet war bazenn-denna ar foz, soudarded, a vodadou, lod o c'hoari ar c'hartou, lod all o fennou savet war-du chapeledad, gwenn en oabl glas, kalzennou begek obuziou eur c'harr-dre-dan kanolier o klask tizout eun nijerez alaman, gwennilienn velen e doun an neñv.

Na trouz, na preder. Al linenn genta a zo ahont en tu all da lein an dorgenn louet. A vare da vare, eun taol kanol 75, trumm evel harzadenn eur c'hi feulzet, ma strij Erwan bep gwech, divoas evel m'eo. Ha setu holl.

▼

Pemzek deiz 'zo, dre eun abardaez glao-pil, e tegouezas Erwan, a-gevret gant eur c'hant a soudarded eus ar c'hlas c'houezek, e « kanienn ar Pin ».

Pemzek deiz 'zo, en eur c'heo gleborek ma tivere ennañ an dour etre ar c'hefiou-sapr, e reas e genta kousk talbenn, e ballenn sachet war e benn da virout ouz ar razed da zont da biltrotat en-dro d'e fri.

Gwelet en deus dizale neuz kailharet ar brezel en douarou fraost ha dispennet, ma talvez enno ar soudarded da loened-samm. Biskoaz betek neuze n'en doa ranket terri e gorf e seurt labouriou tenn. Hag evel ar re all e sammas, gwella ma c'helle, rolladou neud orjal, postou-koad, postou houarn hag all. N'ouie dare avat pegeit e padfe ouz seurt skuizder e izili, eskuit a dra sur, evel re eur paotr yaouank, hogen kar e doare ebet, evit an nerz hag an ampartiz, da izili kigennek eur simiad.

Setu perak antronoz, pa voe galvet da vureo ar gompagnunez ha goulennet da eil reder, en deus asantet a galon vat. « Kement-mañ » a soñjas-heñ, « a zo diouz va nerz da vihana. » Ha bremañ p'eo savet er foziou difenn e stag da zeski gant Livier e vicher nevez.

▼

Beauséjour! na pet ano a zo deut evel hemañ da veza goapaus kriz dre faltazi ar brezel! Sed aze unan en deus lennet nouspet gwech war ar c'hazetennou, er c'hazarn, p'edo o teski lakaat en eun doare reiz e fuzuilh war e skoaz. Evit an tamm douar breinmañ o deus meur a viliad tud, gwisket e glas pe e loued, kollet o zamm buhez. Brein eo koulskoude e pep doare. Ar foziou ennañ a zo deut da veza ken



ledan hag hentou-karr, ken alies int bet freuzet gant an obuziou. Ar c'hosteziou anezo a zo graet gant n'ouzon pe gemmeskailhez pri kaledet, seier louet ha dilhad. Ne vefe ket ret moarvat turia pell evit kavout korfou maro. Er c'heviou flastret a-gleiz hag a-zehou, treustou drailhet er vann a-us d'ezo, ez eus meur a gristen o c'hortoz deiz ar varn. Bremañ ez eo ar c'hornad dreist-holl rouantelez ar razed, zoken e-kreiz an deiz. Ne deo ket ar c'haz, aet e gouez, a welas Erwan, en deiz all, o vont gant lein ar foz, a virfe outo da redek pa garont... Ahont e Breiz ar bokedou laez o deus d'ar c'houlz-mañ digoret o daoulagad sklaer e gwasked ar c'hleuziou. Amañ bleunienn ebet na delienn ne ziwan nemet, en traoniennou, kroaziou dister beziou ar soudarded.

▼

Posen-Champagn, eiz deiz goude. Eur foz doun m'eur goudoret enni a-zoare. Eur c'heo doun a-walc'h, hep speurenn na treust, ma vije pladet an dud e-barz, evel eun toullad gozed, ma teufe eun obuz 150 turier da darza a-bik warnañ. Piou avat a soñj e kement-se? N'eo ket Erwan. Paperennou en deus da gas, diou pe deir gwech an deiz, da geo ar c'hommandant; urziou da gemenn d'ar c'hevrennou, skignet a-gleiz hag a-zehou, e kildroennou ar foziou. Eun dro eo bet, gant e gamalad Livier, betek al linenn genta: eur foz evel ar re all, pa vez peoc'h an traou, nemet ez eo fall-kenañ sevel ar penn a-us da seier douar al lein. Ar biliennou mailhchor a zo ken prim o eskell! Eur wech graet e labour, netra d'ober nemet c'hoarzin er bureo ouz farsadennou ar c'haporal-fourrer ha Livier, anezo daou chadenn den n'o deus tamm ezomm ebet eus heol ar c'hreisteiz evit beza

drant evel filiped d'ar peurzourn; breutaat karadek ouz ar serjant-fourrer, eur yuzeo, a zivout levriou lennet ha studiet p'edont er skolaj, pe venoziou deut d'ezo abaoe m'int bet lezet da vont o-unan-penn dre ar vuhez. Hag an deveziou a dremen.

▼

En eun taol kont avat eo trenket ar soubenn. War-dro teir eur abardaez, eun deiz, e tic'hlann ar ganoliadeg. Petra a c'hoari gant an tokarnou plat? Daoust ha c'hoant o defe d'ober o mistri, evel en dervez a viz genver ma voe paket ganto gedourien al linenn genta e-keit ha m'edont o tilaoua o rochedou? Nann, eun dennadeg-dismantra eo kentoc'h. Ret beza war evez evelato. Livier a zo bet kaset davet an diou gevrenn a zo en tu-mañ hag Erwan a rank mont betek an drede hag ar bevare en tu kleiz.

▼

A-vec'h lammet diouz toull ar c'heo, e seblant d'ezañ beza lonket e genou eun ifern. Moged flaerius hag harzadennou yud a bep tu d'ezañ. En aer obuziou-schrapnell o tisac'ha biliennou. Tarzadennou dibaouez en a-raok, en a-dreñv, a-gleiz, a-zehou. Rediek a ra, daoubleget, e fuzuilh en e zourn, goullo e benn a soñjou. Dialanet, e chom eur pennadig puchet en eur c'hornig goudor, hag e lavar eur bedenn e-pad ma tiskan fraoñvadeg feuls an tarzadou a-us d'e benn. Stoufet eo bet dioustu beg e fuzuilh gant douar tor ar foziou. N'oar ket re da betra e talvez ar benveg-se en e zourn, nemet d'e stroba pa sav da vont adarre, evit koueza eur c'hammed bennak pelloc'h, alan c'houez eun darzadenn dost war e choug. Sevel a ra, bouzaret, hanter-zallet gant an uloc'h, mezviet gant



c'houez ar fosfor, disoñj, dizaon, ha tizout ar pal a-benn eur pennad, hir pe verr? ne oar ket. Ar soudarded er c'heviou a zo dindan an armou, prest da ziboufa ma tisoc'h eun argadenn. Dont a ra Erwan en-dro ha mont adarre dizale da vureo ar c'homandant er wech-mañ. Emañ daou pe dri den o paouez beza lazet pe wall-c'hloazet gant eun obuz, deut da darza e toull an nor. E doun ar c'heo, ar c'homandant pennfollet a c'harm evel eun houc'h gouez. « Ret eo » emezañ, « lakaat an dud da vale eeun, gant ar bistolenn buket outo, mar bez ezomm. » « Ezomm a betra? » a soñj Erwan, estonet. Keginer ar c'homandant, eur Breiz-Izelad evel Erwan, en deus galvet ar reder d'e doull-kegin da ziskarga d'ezañ eur banne strob-jakez hag en hent adarre pell diouz pistolenn ar blejer-hont.

▼

— « Livier ne deo ket deut en-dro diouz an trede kevrenn » eme ar c'habiten. « It da welout pelec'h e chom. Ar c'haporal Tanant a dlee dont gantañ. »

Rouesaat a ra an tarzadennou. Aesoc'h a se n'eo ken ober hent. Gloazidi a ziskenn eus al linenn genta, en o zouez eur c'hamalad deut a-gevret gant Erwan d'an talbenn. « Chañs vat d'it », eme Erwan ha mont pelloc'h. E keo an trede kevrenn e kemenner d'ezañ ez eo aet kuit Livier ha Tanant eun hanter eur 'zo. « Erruet int bremañ hep mar », a soñj Erwan hag e kemer penn e hent, a-zoug e gamm, dre ar foz tosta. Tavet-krenn eo ar ganoliadeg. Levenez a drid e kalon Erwan. Aesoc'h eo, kaer a zo lavarout, tenna an alan pa vez peoc'h an traou. « Sell 'ta! » emezañ outañ e-unan, eur soñj bugelel o tont en e benn, e kildro ar foz. « Petra a welan ahont? Lavaret e vefe

an doare spontailhou a dalveze d'eomp er c'hazarn da vaionetezata. » Eur bern dilhad glas drailhet a zo e gwirionez, ugent metr pelloc'h, e doun ar foz. Dre ma tosta avat, e sklas ar gwad e gwazied Erwan. Daou zen maro an hini eo. An daou genta d'ezañ da welout. Unan anezo a zo kuzet e benn dindan eun dizac'hadur douar; egile avat a weler e zremm diglopen, aet an tamm, tokarn hag all, gant taol bouc'hal an darzadenn. Pladet eo an dremm én eun doare iskis, evel pa ne ve tamm askourn ebet dindan ar c'hroc'hen, louedet gant ar poultr. Piou eo? Saouzanet-holl e sell Erwan ouz an dremm kaez mastaretse, dremm an Ankou. N'eo ket heñvel ouz ar penn digig a weler d'ezañ war ar skeudennou hag e karneliou e vro, ar penn gwenn ha naet ma spurmante ar barz, en e boullou lagad goullo, sellou doueel ar C'hrist; ar penn eo a zo bet graet d'ezañ gant fallagriez gouiziek mab-den sevenaet, eur penn saotret, kalkennet, disleberet, pladet, eur penn euzus evel kavadennou diaoulek ar brezel bremañ, eur penn hag a laka pep blevenn da reuda gant an heug war ar c'horf sklaset. Hag Erwan, e zivesker laosk dindanañ, a c'haoliata ar bern pilhou diene hag a bella hep eur sell en-adreñv, aet krenn da get e damm nerzkalon.

— « Ha Livier? » eme ar c'habiten.

Dilavar gant ar spont a wask trumm e galon, Erwan a sell ouz an ofiser eur predig amzer.

— « Heñ eo emaoun, a gredan, o paouez gwelout, ahont, lazet, e kildro kenta ar foz », emezañ sioul. « Daou int ha ken dispennet ma n'em eus gallet anaout nikun anezo. »



Ha diskennet er bureo e-unan, — gloazet eo bet ar serjant hag an adjudant epad m'edo Erwan en hent, hag ar c'haporal-fourrer a zo aet d'ar c'heginou gant an aner pred — e tiroll Erwan da zifronka. Hiviziken n'hello mui ober e labour soudard, dibreder ha dizaon, evel ma reas hizio. Merzet en deus dremm drant ha yac'h e gamalad Livier kemmet e dremm spouronus Ankou an ugentvet kantved, Ankou lous ar sevenadur digristen ha digar.

ABEOZEN.

# Ar vuhez a zo eun huñvre

### *DEVEZ KENTA*

*Menez serz. En tu dehou, eun tour gant eun nor war ar c'hoarilec'h. E traoñ an tour emañ toull-bac'h Segismundo. Nozi a ra.*

### *DIVIZ KENTA*

### ROSAURA, CLARIN

ROSAURA, *gwisket e gwaz, war ar c'herreg uhela, o tiskenn; war he lerc'h e tegouez* CLARIN. *O daou, evel ma vijent kouezet diwar lein ar menez.*

ROSAURA. — Aerouant taer, o redek ker buan hag an avel, luc'hedenn hep flamm, labous hep liou, pesk hep skant, loen diskiant, pelec'h, e milendall reustlet ar c'herreg noaz-mañ, e sailhez, pennfollet? Chom amañ er menez. Me, hep ket a hent nemet an hini a zo tonket d'in da gaout, dall ha digalonekaet, a ziskenno tor digompez ar menez-mañ a ya betek an heol da griza e dal.



Fall, bro-Bolonia, e tegemerez (*diskenn a reont*) eun diavaeziad, pa skrivez gant gwad e gammedou kenta war da zouar. A-boan m'eo degouezet, ma kouez er boan. Va flanedenn eo. Hogen, n'eus truez ebet ouz eur reuzeudig.

CLARIN. — Lavar daou reuzeudig, ha n'am lez ket a-istribilh p'emaout o klemm. Daou hon eus kimiadet diouz hor mamm-vro da foeta hent, daou omp degouezet amañ, etre darvoudou ha follenteziou, daou hon eus ruilhet en traoñ eus ar menez. N'eo ket abeg a-walc'h da veza lakaet er gont, pa 'z oun bet en anken?

ROS. — Ne fell ket d'in rei lod d'it em c'hlemmou, Clarin, en aon tenna diganit, o leñva war da anken, ar gwir ac'h eus d'en em frealzi da-unan. Kement e vourre o klemm, ma lavare eur prederour ez oa ret klask reuzeudigez evit kaout digarez da glemm.

CLAR. — Da brederour a oa eur mezvier koz. Ouspenn mil taol dourn en dije paket diganin! Gallet en dije klemm war o lerc'h, rak distaget mat e vijent bet.

Hogen, petra a raimp, itron, war droad, hon-unan, kollet d'an eur-mañ en eur menez didud, p'emañ an heol o vont kuit?

ROS. — Piou en deus gwelet biskoaz darvoudou ken iskis? Mes, ma ne fazi ket va sell, kredi a ra d'in e welan eur savadur.

CLAR. — Ha me ivez, pe ez oun trelatet.

ROS. — Ker gouez ha ker bihan emañ e-touez ar c'herreg noaz, ma kred a-boan sellout ouz an heol. Ken digempenn eo mañsonet, ma tenn, e sklerijenn veo an heol, d'eur bern mein dizac'het diouz krec'h.

(*Trouz chadennou en diabarz*).

CLAR. — Petra a glevan, va Doue!

ROS. — Sounnet oun en eur bern tan ha skourn.

CLAR. — Eur chadennig a ra trouz? Me a c'houlenn mervel, ma n'eo ket eur galeour. Va spont n'am fazi ket.

### EIL DIVIZ

SEGISMUNDO, *en tour;* ROSAURA, CLARIN

SEGIS. — A, siouaz d'in! A, reuzeudig!

ROS. — Doaniusat mouez a glevan! Ankeniou nevez, ranngalonou nevez a sailh warnoun.

CLAR. — Warnoun eur spont nevez.

ROS. — Clarin...

CLAR. — Itron.

ROS. — Tec'homp diouz an tour sorset-se.

CLAR. — N'oun ket gouest zoken da dec'hout, pa 'z oun...

ROS. — Daoust ha n'eo ket eur goulou, ar sked arvarus-se, ar steredenn dister a gren hag a steuz, a zev hag a drid, o lakaat dalloc'h a-ze teñvalijenn ar chomlec'h. Eo, hag ouz he sklerijenn, e spurmantan eun toull-bac'h du, hag e welan gant strafuilh-dreist eun den astennet er chadennou, gwisket gant kroc'hen eul loen gouez. N'en deus keneil ebet nemet ar goulou.

Pa n'omp ket evit tec'hout, selaouomp ac'halen, e hirvoudou; klevomp petra a lavaro.

*(Digeri a ra doriou an tour, ha gwelout a reer Segismundo chadennet ha gwisket gant krec'hin. Eur c'houlaouenn en tour).*



SEGIS. — A, siouaz d'in! A, reuzeudig!

Gouzout a fell d'in, o Doue, pa rit ganin ken divalo, pe dorfed am eus graet en hoc'h enep, o veza ganet! Ganet oun, setu va brasa torfed: abeg a-walc'h da veza kastizet ganeoc'h, pa 'z eo beza ganet brasa pec'hed an den.

Gouzout a garfen, avat, evit sklaeraat va anhun, petra a zrouk am eus graet muioc'h eget ar re-all, evit va c'hastiza muioc'h. N'eo ket ganet ar re-all? Pa 'z eo ganet ar re-all, perak o deus gwiriou, a zo nac'het ouzin evit ar wech.

Ganet eo an evn. Gwisket kenedus, anezañ eur vleunienn a bluñv, eur boked askellek, mont a ra diouz an neiz sioul, tiz a ra a-dreuz tachennou an oabl; ha me, daoust m'am eus muioc'h a ene, am eus nebeutoc'h a frankiz.

Ganet eo al loen. N'eo ket livet mat war e groc'hen marelladur ar stered, ma tesk, dizaon ha kriz, klask e breiz; ha me, daoust m'eo kuñvoc'h va skiant, am eus nebeutoc'h a frankiz.

Ganet eo ar pesk, ha ne denn ket e alan, ganet diwar bezin hag eon; hag gwisket a skant, trei ha distrei a ra er c'hoummou, a-hed ar mor ec'hon; ha me, gant muioc'h a youl, am eus nebeutoc'h a frankiz.

Ganet eo ar waz-dour, naerenn arc'hant o terri e-mesk ar geot, hag o kana, heson, karantez ar bleuniou roet d'ezi gant ar maeziou digoret d'he c'himiad; ha me, gant muioc'h a vuhez, am eus nebeutoc'h a frankiz.

Re wasket oun gant ar boan. Diframma a rafen diouz va askre va c'halon e tammou. Pe lezenn, pe wir, pe abeg a c'hell nac'h ouz mab-den eur gwir ker c'houek, eur mad ken talvoudus, ar frankiz-se a zo

bet roet gant Doue d'an dour, d'eur pesk, d'eul loen ha d'eul labous.

ROS. — Spont ha truez o deus sanket ennoun e hirvoudou.

SEGIS. — Piou a oa o selaou va garmou? Clotaldo eo?

CLAR. — (*d'e vestrez*) Lavar ya.

ROS. — N'eo nemet eur paour kaez (siouaz d'in!) hag az klevas o hirvoudi ez foz yen.

SEGIS. — Me az lazo amañ neuze: ne dle den anavezout va enkreziou. Gwaz a se evidout, pa 'c'h eus selaouet; etre va divrec'h sklasennek, ez an da ober tammou ganit.

CLAR. — Bouzar oun, n'em eus gallet da selaou.

ROS. — Ma 'z out ganet den, ra vo a-walc'h d'in en em deurel ouz da dreid, evit ma truezi warnoun.

SEGIS. (*O chom a-sav, teneraet.*) — A! da vouez he deus va zeneraet, harzet oun bet gant ar gwelout ac'hanout, gant an doujañs ac'hanout hag ar strafuilh. Piou out? Ken nebeut a dra a ouzon a-zivout ar bed, p'eo bet an tour-mañ kavell ha bez evidoun! Abaoe ma 'z oun ganet, — ma 'z eo an dra-se beza ganet, — ne arvestan nemet ouz ar gouelec'h garo-mañ, ma vevan reuzeudik, beo ha maro, war eun dro. N'am eus gwelet den biskoaz, na komzet biskoaz gant den hag a druezfe war va stad, nemet gant unan, ma ouzon drezañ doareou an neñv hag an douar. Gra ouzin eur barbaou, ez strafuilh: eun den ez oun evit al loened gouez, hag eul loen gouez evit an dud. Daoust d'am estrenvan mantrus, em eus desket ar politikerez diwar gentel al loened hag alioù al laboused, em eus muzuliet troiadou ar stered dudius. N'eus nemedout, avat, hag az pije



distanet va glac'har, dalc'het evez va daouagad ha touellet va skouarn. Seul ma sellan ouzit, e choman estlammet, hag e vennan sellout ouzit muioc'h-mui. Ha setu va daoulagad dalc'het gant kleñved an dourkoeñv: mervel a raint oc'h eva, eva 'reont evelkent. Ar gwelout ac'hanout a roio d'in ar maro. Ra 'z kwelin eta, hag e varvin!

ROS. — Gant ar souez ouz da welout, gant an estlamm ouz da glevout, n'ouzon petra da c'houlenn diganit; lavarout a rin, nemetken, oun bet bleniet amañ hizio gant an neñv evit beza frealzet, ma c'hell beza eur frealz d'eur reuzeudig, gwelout eun den reuzeudikoc'h.

(*Ehan*).

Eur fur a oa ker paour hag ezommek, war a gonter, ma 'n em vage eun deiz gant ar geot a zastume. « Daoust hag ez eus, emezañ, paouroc'h ha tristoc'h egedoun? » Pa droas e benn, e kavas ar respont, o welout edo eur fur all o tastum ar geot a oa bet taolet gantañ. Ha me ivez a oa o klemm a-zivout va flanedenn, soñjal a raen ne oa hini izeloc'h egedoun. Ma 'c'h eus respontet ez-druezus. Anat d'in e rafes-te da levenez gant va foaniou, end-eeun. Hogen ma c'hell va foaniou rei frealz d'it eun distera, selaou gant evez.

Me a zo...

## *DIVIZ III*

### *SEGISMUNDO, ROSAURA, CLOTALDO*
### *(ha soudarded)*

CLOTALDO (*diabarz*). — Gedourien an tour-mañ, kouskerien digalon, daou zen hoc'h eus lezet da dremen, ha torret o deus ar bac'h.

ROS. — O strafuilh nevez...

SEGIS. — Hennez Clotaldo, porzier ar bac'h.

ROS. — N'eo ket echu va gwall-euriou.

CLOT. (*diabarz*). — Deredit! hep ma c'hellint en em zifenn, krogit enno, pe lazit-i.

(*Moueziou*). — Trubarderez!

CLOT. (*d'ar soudarded*). — Goloit ho tremmou! Arabat da zen gouzout piou omp.

CLAR. — Ya 'vat! masklet int!

CLOT. — C'houi, hag a yeas, hep anaout al lec'h difennet-mañ, dreist ar vevenn hag an harz, daoust da gemenn ar roue a vir ouz an holl arvesti an dra dic'hiz a vev etre ar c'herreg-se, rentit hoc'h armou, ha dioustu!

CLAIR. — A! skourna a ra va gwad.

SEGIS. — Da genta, aotrou mestr, arabat d'it o dismegañsi pe o gwall-gas, pe e lezin va buhez etre an ereou fallakr-mañ. Rak, — bevet Doue! — en em lakaat a rin e tammou gant va daouarn, gant va dent, etre ar vein-mañ, kent asanti d'o drouklamm ha leñva d'an dismegañs a ri d'ezo.

CLOT. — Pa ouzout eo ker bras da walleur, Segismundo, ma 'z out, a-raok beza ganet, maro dre urz an neñv, pa ouzout eo an toull-bac'h-mañ eur weskenn d'az kounnarou lorc'hek, perak kement a ardou? (*d'ar soudarded*). An nor! Serrit dor an toull-bac'h! Kuzit hennez e-barz!

SEGIS. — A! Doue! mat hoc'h eus graet o tenna diganin va frankiz! He zroet em bije, evel eur ramz, a-enep d'eoc'h. Mein war vein, em bije lakaet, ha menez war venez, evit ho tiraez, evit terri sked an heol.



CLOT. — Evit mirout ouzit d'hen ober, marteze, eo ez out bet lakaet er boan.

(*Krouilhet eo Segismundo dindan alc'houez.*)

## *DIVIZ IV*

(ROSAURA, CLOTALDO, CLARIN, *ha soudarded*)

ROS. — Pa 'z a kement a zroug ennout dirak al lorc'h, e c'houlennan diganit, ez-izelek, va buhez, astennet e-harz da dreid. Kemer truez ouzin: gwall-c'haro e vefes ma ne gav grad dirazout na lorc'h nag :zelegez.

CLOT. — Hola!

*Ar soudarded.* — Aotrou...

CLOT. — An daou-se, tennit o armou diganto, ha mouchit o daoulagad. Ma ne welint ket penaos ha dre belec'h ez aint kuit.

ROS. — Setu va c'hleze: ne c'hell beza roet nemet d'it peogwir out mestr ar re-se holl. N'e rofen da hini all izeloc'h.

CLAR. — Va hini-me a c'hell beza roet d'an divaloa: kemer, te (*d'eur soudard.* )

ROS. — Ha ma renkan mervel, diwall ar c'hleze-se. Talvoudegez dibriz en deus abalamour d'e berc'henn gwechall. Kuzet a zo ennañ, eur c'hevrin dianav ouzin. Deuet oun, avat, da Bolonia, gant e warez hepken, da zegas evit eun dismegañs.

CLOT. (*a gostez*). — Doue santel! Petra an dra-mañ! peurbounneroc'h eo bremañ va enkrez ha va nec'h. (*Uhel*). Piou en deus roet d'it ar c'hleze-se?

ROS. — Eur vaouez.

CLOT. — Hec'h ano?

ROS. — Ret d'in tevel hec'h ano.

CLOT. — Perak e kredez, penaos e ouzout ez eus eur c'hevrin er c'hleze-se?

ROS. — An hini en deus e roet d'in, en deus lavaret: « Kae da Bolonia; gra gant da ijin, da skiant pe da studi e doare ma vezo gwelet ar c'hleze ez daouarn gant an dudjentiled penna; gouzout a ran e vezi skoazellet ha difennet gant unan pe unan anezo. » N'eo ket bet roet d'in ano an denjentil rak ma 'z eo maro, ne dle den gouzout piou eo.

*(Clotaldo a gemenn d'ar soudarded kas ganto Rosaura ha Clarin. Mouchet eo o daoulagad d'ar re-mañ, ha kuit).*

*DIVIZ V*

CLOTALDO *e-unan*

CLOTALDO. — Doue ra viro! Petra a glevan! Ne welan ket fraez pe huñvre eo pe dra wirion ar pez a c'hoarvez. Hennez eo ar c'hleze alaouret em boa lezet gant Violante gaer e testeni: an neb hen dougfe a oa d'am c'havout atao karantezus evel eur mab ha madelezus evel eun tad.

Penaos en em denna, siouaz d'in! An hini a zoug ar c'hleze-se evit beza gwarezet ganin, a zegouez e-harz va zreid barnet d'ar maro. Nec'hamant ar gwasa! ha tristat planedenn! Tonkadur hedro! Hennez a zo va mab! Anat eo d'in an dra, gouez d'ar c'hleze, ha muioc'h c'hoaz, ma selaouan galvou ha lammou va c'halon em askre.



Penaos en em denna! Va skoazellit, va Doue! Petra a rin? Kas va mab d'ar roue a zo e gas, a reuzeudik! d'ar maro, hag e guza ouz ar roue, ne c'hellan ket, rak touet em eus gwazoniez. En eun tu al lealded touet, hag en tu-all, karantez an tad...! Va mab eo, va gwad en deus, ha deuet eo, ez-gadarn, a-dreuz an holl harzou betek amañ, da walc'hi e enor.

A! mont a rin, em arvar garo, davet ar roue, hag e lavarin d'ezañ eo hemañ va mab, hag e laza.

*(Ehan.)*

Marteze, ouz va gwelout ken leal, e vezo trugarezus. Ma chom va mab ganin, e c'hellin e sikour da dalvezout e zismegañs. Hogen, ma varv en abeg d'eur youl didruezus e varvo hep gouzout ez oun e dad.

troet diwar spagnoleg
CALDERON

gant
Y. DREZEN

# Kulhwch hag Olwen

*NOTENN. — Miret eo bet eul lodenn eus an danevell-mañ e Levr Gwenn Rhydderch, eun dournskrid a gaver hizio e Levraoueg Broadel Kembre, en Aberystwyth; hogen penn-da-benn emañ a-hend-all e Levr Ruz Hergest a zo bremañ e kerz Skolaj Jezuz e Rhydychen (Oxford). An dournskrid kenta a zo eus dibenn an trizekvet kantved hag egile eus dibenn ar pevarzekvet.*

*Hervez an Ao. Nutt, n'hell ket an danevell-mañ beza bet savet diwezatoc'h eget ar bloavez 1175. An Ao. Loth a gav d'ezañ ez eo zoken eus bloaveziou diweza an unnekvet kantved. Gallout a reer kredi da nebeuta n'o deus bet, war Kulhwch hag Olwen, levezon ebet romantou gall an Daol gelc'hiek na zoken levr Gaufrei Monmouth, Historia Regum Britanniae* (1135).

*« [E Kulhwch hag Olwen hag en Huñvre Rhonabwy] », eme an Ao. Nutt, « Arzur a zo c'hoaz difennour Breiz... E vro, daoust d'ezi da veza dreist-holl bed faltazius ar sebezadurez hag an hud, an darvoudou iskis ha dic'hallus, a zo taolennet a-hend-all en eun doare spis ha gwirion. Bez' ez eo ar Vreiz-se boas da selaouerien an daneveller... Er feur-se disheñvel bras*



*ez eo [an diou zanezell] diouz ar romantou gall arzuriek, displann ha diwir o douaroniez. »*

*Kulhwch hag Olwen a zo an hira eus danevellou ar Mabinogion. Tri-ugent pajenn bennak da nebeuta e rafe an droidigez anezi. Da c'hortoz ma vo kaset da benn al labour a-bez, sed amañ eur pennad e-touez ar re souezusa. Troet eo bet, evel Huñvre Rhonabwy, diwar vouladur Levr Ruz Hergest gant J. Rhys ha J. Gwenogvryn Evans, Oxford, 1887.*

ABEOZEN.

*Diverradur. — Kulwch mab Kilydd a zo tonket d'ezañ dimezi gant Olwen, merc'h Yspaddaden Penkawr. Mont a ra da gastell ar ramz, gant Arzur, e genderv, ha keneiled hemañ, da c'houlenn ar plac'h yaouank digant he zad. Yspaddaden Penkawr a laka war Gulhwch eur rollad taoliou diaes da gas da vat, a-benn kaout Olwen da bried. An diweza eus an taoliou kaer-se a vo hemolc'h an Twrch Trwyth. Hogen Dieubidigez Mabon Mab Modron a zo unan eus ar re ma rank kas da benn a-raok. Spi en deus Yspaddaden Penkawr ma kollo e zanvez-mabeg e vuhez en unan anezo. Kulhwch avat a ra berz bep tro gant skoazell Arzur ha keneiled hemañ.*

# Dieubidigez Mabon
# Mab Modron

EIDOEL MAB AER.

Hag Arzur ha lavarout: « Pehini eo ar gwella da glask da genta eus an traou-se diaes da gaout? »

— « Ar gwella », emezo, « eo klask Mabon mab Modron. Ha tizet ne vo ket ken na vo kavet da genta Eidoel mab Aer, kar d'ezañ. »

Sevel a eure Arzur, ha brezelourien Enez Vreiz gantañ, da glask Eidoel. Dont a rejont betek kaer Glini m'edo prizoniet ennañ Eidoel. Sevel a reas Glini, war lein ar c'hastell, ha lavarout:

— « Arzur, petra glaskez-te diganin, pa n'am lezez ket en dachenn fraost-mañ, ma n'eus enni evidoun na mad na didu, na gwiniz na kerc'h, hep ma klaskfes ober droug d'in? »

— « Ne deo ket », eme Arzur, « evit ober droug d'it ez oun-me deut amañ; da glask ar prizonier a zo ez kerz n'eo ken. »

— « Rei a rin d'it ar prizonier daoust ma n'edo em sonj e rei da zen. Hag ouspenn se va skoazell az pezo. »



— « Aotrou », kae d'ar gêr, a lavaras e dud da Arzur. « N'hellez ket mont gant da arme da glask traou ken dister hag ar re-hont. »

— « Gwrhyr Gwalstawt Ieithoed », eme Arzur, d'it-te eo rekis mont war an enklask-se. Gouzout a rez an holl yezou, ha boas out ouz re an evned hag al loened. Eidoel, d'it ivez eo rekis mont da glask da genderv a-gevret gant va zud-me. Kei ha Bedwyr spi am eus e teuio da vat an enklask ma 'z eot d'hen ober. Kit warnañ evidoun. »

MOUALC'H GILGWRI.

Kerzout a rejont war-raok betek moualc'h Gilgwri. Goulenn a eure Gwrhyr outi:

— « En ano Doue, ha gouzout a rez-te eun dra bennak a-zivout Mabon mab Modron, a voe kemeret, d'e drede nozvez a-dre e vamm hag ar voger? »

— « Pa zeuis amañ da genta », eme ar voualc'h, « ez oa amañ eun anneo gov. N'edon neuze nemet eur vouale'hig. Ne voe ket labouret war an anneo nemet tra ma voe va beg warni, bep abardaez. Hizio an deiz n'eus ket anezo kement hag eur graoñenn hep beza rimiet. Ra gouezo droukrañs Doue warnoun ma 'm eus-me klevet tra diwar-benn an den a c'houlennit-hu! Kement a zo reiz, evelkent, ha dleet d'in ober evit kannaded Arzur, a rin. Eur ouenn anevaled a zo bet furmet gant Doue em raok. Ho plenia a rin betek eno. »

KARO REDYNVRE.

Dont a rejont betek al lec'h m'edo karo Redynvre.

— « Karo Redynvre, deut omp amañ davedout, ni kannaded Arzur, dre ma n'anavezomp aneval ehet ko-

soc'h egedout. Lavar, ha gouzout a rez-te eun dra bennak diwar-benn Mabon mab Modron, a voe kemeret, d'e drede nozvez, a-dre e vamm hag ar voger? »

— « Pa zeuis amañ da genta », eme ar c'haro, « n'oa nemet eur skourr d'am c'herniel, a bep tu d'am penn. N'oa gwezenn ebet amañ nemet eun dervenn a gant skourr, ha kouezet eo abaoe. N'eus anezi hizio nemet eur skodenn ruz. Adal an amzer-se betek hizio emaoun amañ, ha ger ebet n'am eus klevet a-zivout an hini a c'houlennit. Ho plenia a rin koulskoude, dre ma'z oc'h kannaded Arzur, betek al lec'h m'emañ eun aneval furmet em raok gant Doue. »

## KAOUENN CWM KAWLWYT.

Hag i ha dont d'al lec'h m'edo kaouenn Cwm Cawlwyt.

— « Kaouenn Cwm Cawlwyt, amañ emañ kannaded Arzur. Daoust hag eun dra bennak a ouzout diwar-benn Mabon mab Modron, a voe kemeret, d'e drede nozvez, a-dre e vamm hag ar voger? »

— « Mar goufen, hel lavarout a rafen. Pa zeuis amañ da genta, an draonienn vras a welit oa anezi eur saonenn goadek. Hag e teuas enni eur ouenn dud hag he gwastas. Eun eil koad a greskas enni, hag an trede eo hemañ. Mogn eo deut da veza gwriziou va diouaskell. Abaoe ar c'houlz-se betek hizio n'em eus klevet tra diwar-benn an den a c'houlennit. Mont a rin evelato da vlenier gant kannaded Arzur betek ma tegouezot el lec'h m'emañ kosa aneval a zo er bedmañ, ha brasa reder-bro, Erer Gwern Abwy. »

## ERER GWERN ABWY.

Gwrhyr a lavaras: « Deut omp betek ennout, Erer Gwern Abwy, ni kannaded Arzur da c'houlenn ouzit



ha gouzout a rez eun dra bennak a-zivout Mabon mab Modron a voe kemeret, d'e drede nozvez, a-dre e vamm hag ar voger? »

« Pell amzer a zo m'oun deut amañ, « eme an erer », ha pa zeuis amañ da genta, eur roc'h am boa ma pigosen ar stered diwarni bep noz. N'he deus ket ken bremañ eur rahouenn uhelder. Abaoe neuze betek hizio emaoun amañ. N'em eus klevet tra a-zivout an den a c'houlennit. Eun dro koulskoude ez is betek Lenn Llyw da glask va boued. Degouezet eno, e sankis va c'hrabanou en eun eog, o kredi kaout ennañ va boued evit eur pennad mat. Va zenna a reas d'e heul betek ar strad, kement ma'm boe bec'h o tec'hout dioutañ. Sede a ris, me ha va holl gerent: mont d'en em ganna outañ evit e gas da get. Kannaded a zileuras avat d'en em glevout ganin, ha dont a reas e-unan davedoun da rei hanter-kant forc'had tribezek eus e gein. Nemet heñ a oufe eun dra bennak diwar benn an hini a glaskit, n'ouzon nikun hag a c'helfe ober. Ho plenia a rin koulskoude betek al lec'h m'emañ. »

## EOG LENN LLYW.

Hag i ha dont betek al lec'h m'edo. Lavarout a reas an erer:

— « Eog Lenn Llyw, deut oun davedout gant kannaded Arzur da c'houlenn ha gouzout a rez eun dra bennak diwar-benn Mabon mab Modron, a voe kemeret, d'e drede nozvez, a-dre e vamm hag ar voger? »

— « Kement a c'hellan gouzout a lavarin. Gant pep lano, e savan d'an nec'h, gant ar stêr, betek tizout mur-zifenn Kaer Loyw. Eno em eus kavet eun droug

ma ne gavis biskoaz e bar. Hervez ma kredot, deuet amañ unan ac'hanoc'h war va diouskoaz. »

Sede ar re a yeas war diouskoaz an eog: Kei ha Gwrhyr Gwalstawt Ieithoed. Kerzout a rejont betek ma teujont d'ar vur m'edo ar prizonier en tu all d'ezi. Hag i ha klevout klemvan hag hirvoud a-dreñv ar vur.

— « Piou », eme Gwrhyr, « a glemm er maendi-mañ? »

— « Siouaz, va den! Lec'h en deus da glemm an neb a zo amañ. Mabon mab Modron eo a zo en toull-bac'h-mañ; ha n'eus bet den e prizon ken kriz ha me, nag hini Llud Llaw Ereint nag hini Greit mab Eri. »

— « Ha spi ac'h eus da gaout da frankiz pe evit aour, pe evit arc'hant pe evit danvez douarel pe dre emgann ha krogad? »

— « Kement a vo gallet ober evidoun eo dre grogad eo e vo. »

ARGADENN KAER LOYW.

Distrei a rejont ac'hane ha dont betek al lec'h m'edo Arzur. Hag i ha lavarout pelec'h edo Mabon mab Modron er prizon. Gervel a reas Arzur davetañ holl vrezelourien Enez Vreiz ha mont da Gaer Loyw m'edo Mabon karc'hariet enni. Kei ha Bedwyr a yeas war zіouskoaz ar pesk. Tra m'oa brezelourien Arzur oc'h argadi ar c'hastell, Kei a freuzas ar voger hag a gasas gantañ ar prizoniad war e gein. Ha padal e kendalc'he ar c'hrogad etre an daou rumm dud.

D'ar gêr e tistroas Arzur, ha Mabon gantañ, dieub.

troet diwar ar c'hembraeg gant

ABEOZEN

# Ar Plac'h Dianav

Bez' ez eo Aleksander Blok unan eus brasa barzed bro Rusia ar c'hantved-mañ. Ganet eo bet e 1880, ha maro eo e 1921. Anavezet eo dreist-holl dre e oberenn diweza, *An Daouzek* (1918), eur varzoneg a-zivout ar Reveulzi.

*« Ar skeudenn a ziskoueze eur plac'h kenedus-divoaz. Luc'hskeudennet e oa bet en eur sae seiz du, kemenet-eeun hogen hoalus-kenañ. He bleo, — anat eo e oa gell-ruz, — a oa aozet eeun. He daoulagad a oa teñval ha doun. He zal leun a soñjou. He dremm voan, disliv a ziskulie eun temz-kalon birvidik hag eun tamm dismegañsus... »*

DOSTOIEVSKI.

*— Penaos hoc'h eus gouezet e oa me? E pelec'h hoc'h eus va gwelet? Me 'gav d'in em eus e welet en eun tu bennak.*

*— Ha daoust ha n'em eus ket ho kwelet ivez?*

*— Pelec'h? pelec'h?*

*— Gwelet em eus ho taoulagad... Koulskoude, ne c'hell ket beza! Komzet em eus hep soñjal. Biskoaz n'oun bet amañ-a-raok. Marteze ez eo eun huñvre.*

DOSTOIEVSKI.

*... He fluennou kañv,*
*He daouarn moan kinklet a vraoigou,*
*Hag he seiz eonennus, skañv,*
*Avelet gant kredennou koz.*

Aleksander BLOK.



## *TUD AR C'HOARI*

AR PLAC'H DIANAV
EUR PAOTR E GLAS
EUR STEREDOUR
EUR BARZ.
EVERIEN EUN DAVARN-VIER
OSTIZIDI
DAOU SIMIAD

## ARVEST KENTA

*Eul lastez tavarn-vier. Goulou gwenn-dilufr eur gleuzeur-aketilen o krena dindan eun tog-kleuzeur roufennet. War ar paper-moger ez eus bagou skeudennet gant bannielou bras, holl heñvel. O staon o frouc'ha an dour glas. En tu all d'an nor, hag a zigor alies da lezel tud da zont tre, hag en tu all d'ar prenestrou ledan kinklet gant ilio, e tremen paotred ha merc'hed gant mantilli feuret ha plac'hed yaouank gant frileuzennou, dre erc'h glas an abardaez.*

*A-dreñv d'an daol-kont, — warni eur varrikenn gant an enskrivadur « Ar Picher hag ar Werenn ». — emañ daou zen heñvel-mik an eil ouz egile: rannet ha kribet uhel o bleo, hag o tougen diarnogennou glas-gwer. Ar perc'henn, avat, a zo troet d'an traoñ e vourrou, tra m'emañ troet d'an nec'h mourrou e vreur, ar mevel. E-kichen eur prenestr, ouz eun daol vihan, emañ azezet eun den koz mezo, — heñvel ouz Verlaine; e-kichen ar prenestr all, eun den astennet ha disliv e zremm, — heñvel ouz Hauptmann. Bez' ez eus eur strollad bennak a dud vezo.*

DIVIZ EN EUR STROLLAD

UNAN

Prenet em eus ar vantell feuret-mañ evit pemp roubl war-nugent. Hogen n'hen lezin ket d'eoc'h, Sachka, evit nebeutoc'h eget tregont.

EUN ALL (*dichek*)

Gevier a lavarez!... Kerz atao... Me a...

EUN TREDE (*baro pounner d'ezañ*)

Serr da c'henou! Tabut a-walc'h evel-se! Eur voutailh all, setu aze eur paotr mat.

*Ar mevel a ya kuit buan. Klevout a reer ar bier o saflika. An holl a dav.*

*Eun ostiz a zeu eus eur c'horn hag a gerz betek an daol-gont en eur drabidella. Neuze e stag da firbouchal en eur volenn lugernus leun a c'hrilhed-dour bervet.*

AR PERC'HENN

Va digarezit, aotrou. Amañ ne vez ket aotreet kement-se. Emaoc'h o tastournat an holl c'hrilhed-dour. Den ebet n'o debro goude.

*An ostiz a bella en eur c'hrozmolat.*



DIVIZ EN EUR STROLLAD ALL

EUR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ

Ha me 'lavar d'it, paotr, dañsal a rae evel eun ael eus ar baradoz. Karet em bije kregi en he daouarn gwenn bihan ha lakaat eur pok war he muzellou. Me 'lavar d'it...

E VIGNON (*o c'hoarzin kreñv*)

Vasinka amañ a zo bet o huñvreal adarre, hag aet eo ken ruz hag eur rozenn-aer! Ha petra he deus roet d'it evit da garantez? He! Petra he deus roet d'it?

*An holl a c'hoarz gant safar.*

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ (*gwall ruz*)

He c'haset em bije ganin d'hec'h ambroug pell diouz ar sellou orgedus-se, ha dañset he dije dirazoun war ar straed en erc'h gwenn, — nijet he dije evel eun evn. Ha m'em bije eskell, — nijet em bije war he lerc'h a-us d'an erc'h gwenn.

*An holl a c'hoarz.*

EIL MIGNON

Diwall, Vaska, ne c'helli ket nijal pell a-us d'an hentou nevez...

KENTA MIGNON

Aes e vefe mont war ar reo; goude, avat, en em gavfes gant da garantez e-kreiz ar fank...

EIL MIGNON

Huñvreer.

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ (*mezo-dall*)

Ha! va mignoned, n'oc'h ket bet savet en eur skolaj eveldoun; ne veizit netra en trivliadou tener. N'eus forz, kemeromp eur werennad all...

VERLAINE (*damuhel, outañ e-unan*)

Pep unan e froudenn. Gant pep unan e froudenn...

*Hauptmann a ra jestrou d'ar mevel. Eun den bleo ruz hag eur plac'h gant eur frileuzenn a zeu tre.*

AR PLAC'H (*d'ar mevel*)

Eur voutailhad vier kreñv, Micha. (*O kenderc'hel da gomz buan-buan ouz an den*)... Aet e oa kuit, va faotr, hogen n'he doa ket lavaret he fegement d'an Itron. Dont a reas war he c'hiz. Staget en doa end-eo da zigeri an tiretennou, ha da furchal enno, ha da zifoeltra pep tra... Ne ouie ket e vije deut en-dro ken prim... Eur c'harm a zo deut ganti, n'out ket evit kredi! Ranket en deus teurel e zourn war he genou. Hag e-kreiz holl, an Itron a zo deredet, ha da youc'hal, ha da c'hervel ar porzier! Ha kaset eo bet dioustu d'an toull-bac'h... (*O paouez trumm*). Ro d'in ugent kopek.

*An den, moulbennet, a gemer eur pez ugent kopek.*

AR PLAC'H

Keuz ac'h eus?

AN DEN

Ev ha chom peoc'h.

*Dilavarded. Eva a reont. Eur paotr yaouank a zilamm e-barz ar sal hag a red laouen betek Hauptmann.*



AR PAOTR YAOUANK

Kostia, va mignon, emañ-hi o c'hedal e-kichen an nor.

HAUPTMANN

N'eus forz. Ra 'z aio da vale hec'h-unan. Deus da gemer eur banne.

VERLAINE (*o hiboudi uhel*)

Da bep unan e gefridi... da bep unan e drubuilh.

*Eur Barz a zeu tre. Gervel a ra ar mevel.*

AR BARZ

Kemer a ri eur banne?

AR MEVEL (*anezañ eur furlukin dre natur*)

Meurbet enoret oun, aotrou... Eun den a zoare eveldoc'h aotrou...

*Mont a ra prim da gerc'hat ar bier. Ar Barz a denn eur c'harnedig eus e c'hodell. Dilavarded. An aketilen o sutal. Tud o chaokat gwispid. Ar mevel a zegas d'ar Barz eur voutailhad vier, hag a azez a-enep d'ezañ war lez eur gador.*

AR BARZ

Selaou. Kantren dre ar straedou, dastum tammou eus geriou dianav. Neuze, — dont amañ ha diskulia va ene d'eun dremm drubard.

AR MEVEL

Ne gomprenan grik, aotrou, hogen speredek-kenañ eo, aotrou.

*Lammat a ra diwar e gador, galvet gant eun ostiz all. Ar barz a skriv eun dra bennak en e garned.*

AR PLAC'H (*o vouskana*)

« Kement he c'haran,
Hag hi d'am c'harout... »

*Ar mevel a zistro davet ar Barz.*

AR BARZ (*oc'h eva*)

Gwelout dremmou kalz merc'hed. Daoulagadou, kant ha kant; bras ha doun, glas, teñval, skinus. Enk evel daoulagad eur c'haz-karvetaer. Digoret-bras evel re eur bugel. O c'harout. O c'hoantaat. N'eus nikun ha n'o c'har ket. Ha c'houi a rank o c'harout.

AR MEVEL

Ya, aotrou.

AR BARZ

Hag e-kreiz an tan a sellou, e-kreiz ar poull-tro a sellou, e sav trumm, o tarza e-giz eur vleunienn a-dreuz d'an erc'h glas evel an neñv, eun dremm: dremm bepred kaer ar Plac'h Dianav, a-dreñv d'eur ouel bounner, teñval... Sell ouz ar pluennou o horella war he zog... Sell ouz he dourn moan e gouin striz eur vaneg... Emañ o kregi e lost he broz o sarac'ha... Emañ o tont goustadik... Emañ o tremen...

*Eva a ra, lontek.*

VERLAINE (*o hiboudi*)

Pep tra a dremen. Da bep unan e drubuilh.

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ
(*strobellet e deod*)

Dañsal a rae evel eun ael eus ar baradoz, me 'lavar d'eoc'h, ha ne dalvezit ket kement, diaouled hag hailhevoded ma 'z oc'h, hag he biz bihan. N'eus forz, kemeromp eur banne.



E VIGNON

Eun huñvreer out. En abeg da se eo ec'h evez. Hag huñvreerien omp holl. Pok d'in, va faotr.

*Pokat a reont an eil d'egile.*

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ

N'eus nikun he c'har eveldoun. Tremen a raimp hor buhez ankeniet war an erc'h gwenn. Hi, o tañsal, he me, — o c'hoari ar voest-ograou. Ha nijal a raimp. Nijal a raimp rag-eeun betek al loar arc'hant. Ha me 'lavar d'eoc'h, va mignoned, n'it ket da lakaat ho fri lous dre eno, pe ez in gant an diaoul. Padal e karan ac'hanoc'h, ha doujañs vras am eus ouzoc'h. Ar re n'o deus ket evet diouz an hevelep boutailh ne ouzont ket petra eo ar geneilded.

*An holl a c'hoarz.*

E VIGNON

Mat-tre, Vaska! Barzonius-meurbet ez eo! Pok d'in, va faotr.

AR PAOTR YAOUANK (*da Hauptmann*)

A-walc'h eo. Perak e lezit anezi da c'hortoz ken pell er yenijenn? Sklaset e vo. Deomp, va breur Kostia.

HAUPTMANN

Chom peoc'h. Ma tremenez diouz froudennou eur plac'h, echu eo ganit, — ne raio nemet skopa war da zremm. Lez anezi da vale eur pennad c'hoaz, ha chomomp amañ da eva.

*Ar paotr yaouank a sent. An holl a ev hag a vezv. Eun den gwisket en eur vantell velen uzet, azezet diouz eun tu, a sav hag a stag da brezegenni.*

DEN E VANTELL VELEN

Aotrounez! Amañ em eus eur braoig bihan, — eul livadurig eus ar priziusa. (*O tenna eur gameenn eus e c'hodell*). Amañ emañ, — ha plijout a ra d'eoc'h? War eun tu ez eus eun ardamez; war an tu all eur vaouez kaer gant eun doneg azezet war ar bed hag o terc'hel eur vaz-veli a-us d'ezañ, gant ar geriou-mañ: « Plegit, Sentit », netra ken.

*An holl a asent en eur c'hoarzin. Eur re bennak a zeu da sellout ouz ar gameenn.*

AR BARZ (*mezo*)

An danevell beurbadus. Hi, — Renerez ar bed holl. Derc'hel a ra he baz-veli hag e c'hourc'hemenn war ar bed. Hoalet omp holl ganti.

DEN E VANTELL VELEN

Laouen oun da c'hellout servija an dud desket a Vro Rusia. Me hen gwerzo marc'had-mat, daoust d'in da veza paeet ker evitañ. Hogen, evel ma lavarer, dre geneilded e vo. Gwelout a ran e karit an traou brao. Evel-se, graet ar stal, stardit va dourn.

*Ar Barz a ro arc'hant d'ezañ, hag a gemer ar gameenn. Arvesti a ra outi. Den e vantell velen a azez. Daou zen all, azezet ouz an hevelep taol, a gendalc'h da zivizout etrezo.*

AR C'HENTA (*o kemer eur gelaouenn farsus*)

Poent eo d'imp bremañ kaout eun tamm plijadur. Ma, Vania, selaou an dra-mañ. (*Displega a ra ar gelaouenn en eun doare lidus-meurbet*). « Karantez. Ar Pried: Va mignonez, kae da welout mamm hizio, ha goulenn diganti... »

*C'hoarzin a ra a-greiz kalon en a-raok.*



AN EIL

Tan an diaoul, mat eo!

AR C'HENTA (*o kenderc'hel da lenn*)

« ... Ha goulenn diganti rei da Gatienka eur verc'hodenn... »

*C'hoarzin a ra kreñv.*

« Ar Vaouez: Petra a lavarez, va mignon! Katienka he devo ugent vloaz hep dale. » (*A-boan ma c'hell kenderc'hel, kement e c'hoarz*). « Poent eo d'imp klask d'ezi eur pried, ha n'eo ket eur verc'hodenn. »

*C'hoarzin a reont kreñv.*

AN EIL

Mat eo hennez!

AR C'HENTA

Mat eo bet respontet.

AN EIL

An dud a skriv an traou-se a zo tud speredek.

*Unan eus an ostizien a ya adarre da firbouchal er volenn. Tenna a ra ar grilhed-dour ruz er-maez dre ar sizailhou. O merat a ra hag o lakaat er volenn a-nevez. Ar perc'henn e gas kuit.*

AR BARZ (*o sellout ouz ar gameenn*).

Distro peurbadus. Adarre e ren-Hi war voullenn an douar. Adarre ez omp touellet gant He hoalerez. Sell penaos e horell He baz-veli. Sell penaos e horell ac'hanoun. Hag e horellan Ganti... dindan glas an oabl... dindan erc'h ar pardaez.

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ

Dañsal a ra... Dañsal a ra... Emaoun gant ar voest-ograou, hag e tañs ouz va sonerez... (*Oc'h ober jestrou mezo evel da dapout eun dra bennak*). N'em eus ket tapet anezañ... Ne c'hellan ket... C'houi avat, diaouled ma 'z oc'h, ne c'hellit ket kennebeut.

*A-nebeudou e stag mogeriou an davarn da drei. Al lein a stou; eur penn anezañ a sav d'an nec'h en dibellder. Ar bagou war ar paper-moger a hañval tostaat. Hogen ne c'hellont ket tizout an douar. E-kreiz ar safar e c'harm den e vantell velen, hag heñ azezet e-tal eur c'heneil:*

DEN E VANTELL VELEN

Nann, aotrou, me a gar an traou kaer. Karout a ran fourmaj brein. C'houi 'oar, an hini kelc'hiek! (*Ober a ra eur c'helc'h gant e zivrec'h*). Ankounac'haet em eus e ano.

E GENEIL (*arvarus*)

Ha... tañvaet hoc'h eus anezañ?

DEN E VANTELL VELEN

Penaos..., tañvaet? Hag e kav d'eoc'h n'em eus ket? Debret em eus Roquefort.

E GENEIL (*e gador o horella*)

C'houi 'oar, Luxembourg... a flaer kement... hag e flach, hag e flach... (*Stlaka a ra e vuzellou en eur finval e vizied*).

DEN E VANTELL VELEN (*o sevel, awenet*).

Helvetiat!... Kavet em eus! (*o stlaka e vizied*).



E GENEIL (*o wignal, amgredik*)

Ma! ma kav d'eoc'h e c'hellit froma ac'hanoun...

DEN E VANTELL VELEN

(*kreñv, evel eun tenn fuzuilh*)

Brie!

E GENEIL

Ma!... ma!... c'houi 'oar...

DEN E VANTELL VELEN (*gourdrouzus*)

'Oar petra?

*E geneil a steuz. Lavaret e vefe emañ pep tra o troiellat. Ar bagou war ar paper-moger a ya buanoc'h, o lakaat an dour glas da eonenni. E-pad eur pennad e hañval pep tra beza troet penn evit penn.*

VERLAINE (*o hiboudi*)

Pep unan d'e dro... Poent da bep unan mont d'ar gêr...

HAUPTMANN (*o youc'hal*)

Eur c'hast eo. Ra 'z aio da vale hec'h-unan. Kemeromp eur banne!

AR PLAC'H (*o kana e pleg skouarn an den*)

Kenavo, va faotr...

AR STUDIER WAR AN DOUEONIEZ

Dañsal a ra an erc'h. Dañsal a reomp. Leñva a ra ar voest-ograou. Leñva a ran. Leñva a reomp holl.

AR BARZ

Erc'h glas. O troiellat. O koueza didrouz. Daoula-

gad didrouz. Eur ouel bounner. An oabl o tigeri. Deus! Deus!

*An davarn a hañval sanka. Ar mogeriou a bleg. Al lein o plega a ziskuilh tamm-ha-tamm eun oabl goañv, yen ha glas. A-dreuz erc'h an abardaez e teu a-wel...*

EIL ARVEST

*En hevelep abardaez. Penn eur straed war bevenn eur gêr. An tiez diweza, o herzel trumm, a lez eur gwel ec'hon dizolo: eur pont teñval digenvez a-us d'eur stêr ledan. En daou du d'ar pont, bagou didrouz morgousket, leterniou-arouez warno. Pelloc'h, eur vali hir, ken eeun hag eur bir, chadennadou bihan a gleuzeuriou hag a wez gwenn gant ar reo evel eur stern en-dro d'ezi. En aer, erc'h o c'hournijal hag o koueza evel stered.*

AR STEREDOUR (*war ar pont*)

Deut eo an noz steredek.
N'en deus ar gweled nemet diou askell.
Ne c'heller ket niveri ar stered;
Hent Sant Jalm a zo latarek,
Ha daoulagad kaez, ivez, a zo trellet...
Piou eo ar mezvier-mañ?

*Daou simiad a zeu tre, o stleja ar Barz mezo dre e zivrec'h.*

AR SIMIDI (*droug enno*)

Eur c'hanfard mezo n'eo ken.
Diouz ma talvez en devo buan!
He, Vanka, gwask warnañ!
He, Vaska, sach warnañ!

*Stleja a reont ar Barz er-maez.*



AR STEREDOUR

Eur steredenn nevez en em ziskouez,
Kalz skedusoc'h eget ar re all.
Gwagennou teñval difinv.
En o c'hreiz ar steredenn.
Ha! Koueza a ra, nijal a ra...
Aze! aze! amañ!

*Eur steredenn skedus, pounner, a gouez, en eur dresa goustad eur wareg a-dreuz d'an oabl. Dame'houde e tremen eur plac'h kenedus e du war ar pont, digor-bras he daoulagad gant ar souez. Pep tra a hañval raktal beza diwirion, — ar pont teñval hag ar bagou glas o huñvreal. Ar Plac'h Dianav a chom a-sav e-tal an aspled, eur sklerijenn dilufr en-dro d'ezi. An erc'h, yaouank bepred, a c'holo he diouskoaz, o verka trolinenn he c'horf. Emañ o c'hortoz, e-giz eun delwenn.*

*Eur Paotr e Glas en em ziskouez war ar pont. Eus ar vali deñval e teu. Goloet gant erc'h ez eo, ha kenedus ivez. Daskrena a ra evel eur flamm glas ha bouk.*

AR PAOTR E GLAS

O teuzi e sked an nozvez c'hoañv,
Diskouezit d'in ho tremm,
C'houi, hag a c'houez goustad an erc'h skañv davedoun.

*Ar Plac'h a sell outañ.*

AR PLAC'H DIANAV

Daoulagad: stered o vervel,
Distroet diwar o hent.

Evidoc'h, o tec'hout bepred,
Em eus leñvet en neñvou.

*E vantell c'hlas a zo strewet a steredennou erc'h.*

AR PAOTR E GLAS

En ho reo glas,
Ez eus kalz stered.
Em dourn houarn
Eur c'hleze lintrus.

AR PLAC'H DIANAV

Stouit ar c'hleze
En ho tourn houarn.
Em reo glas
Ez eus stered diniver.

*Ar Paotr e Glas a van morgousket en amc'houlou. A-dreñv d'e vantell e lintr eur bann-sklerijenn, evel ma vefe harpet war eur c'hleze.*

AR PAOTR E GLAS

Milvedou a dremenas evel eun huñvre.
Pell amzer em eus ho kortozet war an douar.

AR PLAC'H DIANAV

Milvedou a dremenas evel eur pennadig-amzer.
A-dreuz d'an ec'honder em eus redet e stumm eur steredenn.

AR PAOTR E GLAS

Lintret hoc'h eus eus an nec'h
War va mantell c'hlas.



AR PLAC'H DIANAV

En em welet hoc'h eus em daoulagad.
Ha sellout a rit alies ouz ar stered?

AR PAOTR E GLAS

Ne c'hellan mui sellout outo.
Peget eo va sell ouzoc'h, ar steredenn gouezet.

AR PLAC'H DIANAV

Hag e c'hellit deski d'in komzou douarel?
Perak ez oc'h gwisket holl e glas?

AR PAOTR E GLAS

Ken hir amzer em eus sellet ouz an oabl
Ma 'z eo glas va daoulagad, ha va mantell.

AR PLAC'H DIANAV

Piou oc'h?

AR PAOTR E GLAS

Eur barz.

AR PLAC'H DIANAV

A-zivout petra e kanit?

AR PAOTR E GLAS

War ho tivoud bepred.

AR PLAC'H DIANAV

Pell hoc'h eus gortozet?

AR PAOTR E GLAS

E-pad milvedou.

AR PLAC'H DIANAV

Ha beo ez oc'h pe varo?

AR PAOTR E GLAS

Ne ouzon ket.

AR PLAC'H DIANAV

Yaouank ez oc'h?

AR PAOTR E GLAS

Kenedus oun.

AR PLAC'H DIANAV

Eur plac'h-steredenn o koueza
A c'hoanta komzou douarel.

AR PAOTR E GLAS

Va c'homzou-me 'zo komzou kevrinus,
N'anavezan nemet komzou dic'hoarz.

AR PLAC'H DIANAV

Anavezout a rit va ano?

AR PAOTR E GLAS

Ha, nann... Gwelloc'h evel-se.

AR PLAC'H DIANAV

Ha gwelout a rit va daoulagad?

AR PAOTR E GLAS

O gwelout a ran. Evel stered ez int.

AR PLAC'H DIANAV

Ha gwelout a rit neuz va c'horf moan?

AR PAOTR E GLAS

Ya. Kenedus ez oc'h. Trellet eo va sell.
*Karantez douarel a skilt en he mouez.*

AR PLAC'H DIANAV

Hag e fell d'eoc'h pokat d'in?



AR PAOTR E GLAS

Ne gredan ket mont betek ennoc'h.

AR PLAC'H DIANAV

Bez' e c'hellit pokat d'am muzellou.
*Mantell an Den e Glas a c'hournij hag a steuz en erc'h.*

AR PLAC'H DIANAV

Anavezout a rit ar garantez?

AR PAOTR E GLAS

Sioul eo va gwad.

AR PLAC'H DIANAV

Anavezout a rit ar gwin?

AR PAOTR E GLAS (*izel*)

Died ar stered a zo c'houekoc'h eget ar gwin.

AR PLAC'H DIANAV

Karout a rit ac'hanoun?
*Ar Paotr e Glas a chom dilavar.*

AR PLAC'H DIANAV

Emañ va gwad o kana em c'hreiz.
*Dilavarded.*

AR PLAC'H DIANAV

Eur c'hontamm a leugn va c'halon.
Koantoc'h oun eget ho plac'hed,
Kaeroc'h eget hoc'h itronezed,
Birvidikoc'h er garantez eget ho merc'hed nevezdimezet.
*Ar Paotr e Glas a van morgousket, dasstrewet a erc'h.*

AR PLAC'H DIANAV

Na c'houek eo ho touar!

*Ar Paotr e Glas a steuz. Eur peuliad erc'h glas o troiellat. Hañvalout a ra evel ma ne vije bet nikun morse eno. Eun den en em ziskouez trumm e-kichen ar Plac'h Dianav, hag a sav e dog.*

AN DEN

Edoc'h o tivizout gant unan bennak?
Ha koulskoude n'eus nikun amañ.
Ho mouez touellus
A skiltr en aer c'houllo.

AR PLAC'H DIANAV

Pelec'h emañ?

AN DEN

Ya, hep mar ebet,
Emaoc'h o c'hortoz unan bennak!
Digarezit eur goulenn dizereat:
Piou a oa ho mignon diwelus?

AR PLAC'H DIANAV

Kenedus e oa. Eur vanteil c'hlas en doa.

AN DEN

Ha! kalon strobinellus ar merc'hed!
Int a wel paotred glas o mantilli
Betek war ar straed.
Pe ano en doa?

AR PLAC'H DIANAV

Eur Barz a rae anezañ e-unan.



AN DEN

Me ivez oun eur Barz!
Da vihana, pa sellan
En ho taoulagad kenedus.
Me 'c'hellfe kana d'eoc'h eur varzoneg:
« Ho! na kaer ez oc'h! »

AR PLAC'H DIANAV

Hag e karfec'h va c'harout?

AN DEN

Ya, m'hoc'h eus c'hoant.

AR PLAC'H DIANAV

Hag e c'hellfec'h rei d'in eur pok?

AN DEN

Me 'garfe gouzout perak nann.

AR PLAC'H DIANAV

Hag en eur bokat d'am diweuz,
E reot allazig d'in?

AN DEN

Deomp, va flac'hig kenedus!
« Kement a c'houlennot a rin, »
Evel ma lavar Shakespeare goz...
C'houi 'wel bremañ ez eus eun tammig ivez
Danvez eur Barz ennoun.

*Ar Plac'h Dianav a astenn he dourn d'ezañ, sentus.*

AN DEN

Pe ano hoc'h eus?

AR PLAC'H DIANAV

Gortozit.
Va lezit da soñjal. En neñv, e-touez ar stered,
N'em boa ket a ano...
Hogen amañ, war an douar glas,
E karan an ano « Maria »...
« Maria »... evel-se grit ac'hanoun.

AN DEN

Evel ma karit, va dousig.
N'em eus ezomm da c'houzout
Nemet ar pez am bo da hiboudi d'eoc'h e-pad an noz.

*Mont a ra kuit gant ar Plac'h Dianav, o kregi en he dourn. An erc'h a c'holo o roudou.*

*Emañ ar Steredour war ar pont adarre. Enkrezet eo. Sevel a ra e zivrec'h ha sellout ouz an oabl.*

AR STEREDOUR

Aet eo kuit, ar steredenn gaer!
Noaz eo an oabl glas!
Kollet em eus mentadur
Va c'hanennou sterennel!
Jahina a reont va skouarn,
Kanennou grigoñsus ar stered!
Hizio em zour,
Gant eun dourn glac'haret,
E skrivin war va farchou hir
Ez eo kouezet ar steredenn...
Hec'h envel a rin goustad,
Dre eun ano diamen, —
« Maria »... ra vo hec'h ano.
Em parchou melen



E skrivin
Gant eun dourn digenvez:
« Maria, ar steredenn, a zo kouezet.
« Ne sello ken em daoulagad.
« E-unan-penn e chom ar steredour! »

*Gouela a ra goustad. Ar Barz a sav war ar pont, o tont eus ar vali.*

AR BARZ

Hoc'h aspedi a ran dre gement a zo santel!
Dre ho klac'har!
Dre ho karantez,
M'hoc'h eus eur garantez!
Lavarit d'in!
Ha tremenet eo eur plac'h e du, mentet-uhel, dre amañ?

AR STEREDOUR

Kanfard, va lez va-unan!
N'em eus gwelet plac'h ebet
Abaoe m'eo kouezet va steredenn.

AR BARZ

Meiza a ran ho klac'har.
Va-unan oun ivez.
Ha c'houi, hep mar, a zo eur barz eveldoun.
Marteze... ha gwelet hoc'h eus eur Plac'h Dianav
O tremen en erc'h glas?

AR STEREDOUR

N'em eus ket soñj. Kalz a zo tremenet dre amañ.
Va digarezit pa n'em eus ket anavezet ho hini...

AR BARZ

Ho! m'ho pije he gwelet,
Ankounac'haet ho pije ho steredenn!

AR STEREDOUR

N'eo ket d'eoc'h-c'houi komz eus ar stered!
Den berrboellik ma 'z oc'h!
Chomit, m'ho ped, hep emellout
E traou va micher!

AR BARZ

Gouzañv a rin ho tismegañs!
Va c'hredit, dizouezet oun
Kement ha c'houi...
Ma ne vijen ket bet ken mezo,
Heuliet em bije roudou he zreid!
Hogen, p'em eus he gwelet,
Edo daou zen ouz va stleja...
Neuze oun kouezet en erc'h.
Aet int kuit en eur sakreal,
Divizet o deus va lezel...
Ne ouzon ket pegeit oun bet kousket...
Pa zihunis, e oa bet diverket
He roudou mibin gant an erc'h.

AR STEREDOUR

Soñj am eus eun tammig...
Eun dra doanius evidoc'h.
Gwir eo o deus ho tegaset,
Sachet warnoc'h, distaolet d'eoc'h taoliou troad!
Distabil e oa ho kerzed...
Ha neuze e welis dre 'm huñvre
Eur plac'h o tont war ar pont,
Hag eur paotr e glas o tostaat...

AR BARZ

Ho, nann!... Ar paotr e glas...



AR STEREDOUR

Ne ouzon ket petra a lavarjont.
N'em eus ket sellet outo pelloc'h.
Neuze ez int aet kuit hep mar...
Ken prederiet e oan va-unan...

AR BARZ

An erc'h a ziverkas o roudou!
Ne c'hellin he c'havout mui biken!
Kejadennou evel-se er vuhez
Ne c'hoarvezont nemet eur wech...
*Gouela a reont o-daou en erc'h glas.*

AR STEREDOUR

Daoust hag e talv ar boan leñva?
Kalz lemmoc'h eo va glac'har!
Kollet em eus mentadur ar stered!

AR BARZ

Kollet em eus mentadur va ene!
Grevusoc'h eo, me 'lavar d'eoc'h.

AR STEREDOUR

Ar glac'har a skrivo war va farchou:
« Maria, ar steredenn, a zo kouezet. »

AR BARZ

Setu azè eun ano kaer, — « Maria! »
Skriva a rin em barzonegou,
« Pelec'h emaout, Maria?
« Ne verzan ket da sklerijenn. »

AR STEREDOUR

Ho klac'har a dremeno!
N'hoc'h eus nemet skriva barzonegou hiroc'h.
Perak e ouelit neuze?

AR BARZ

Ha c'houi, Aotrou Steredour,
N'hoc'h eus nemet skriva en ho parchou,
Evit ar studierien:
« Maria, ar steredenn, a zo kouezet. »

*Leñva a reont o-daou en erc'h glas. Steuzia a reont. An erc'h a leñv. Poultrennet eo gantañ ar pont hag ar bagou. Mogeriou gwenn en deus savet war skourrou ar gwez, a-hed an tiez, war orjalennou ar pellskriverez. N'eus war an douar hag ar stêr nemet mogeriou gwenn, en doare m'eo gwenn pep tra, nemet leterniou-arouez ar bagou ha prenestrou lugernus an tiez. Ar mogeriou erc'h a deva. A-nebeudou e teu a-wel...*

TREDE ARVEST

*Eur sal-degemer vras, gwenn ar mogeriou anezi, gant gouleier tredan o lugerni splann. Digor eo dor ar raksal. Eur c'hloc'hig skiltr a son alies da gemenn donedigez ostizidi. Emañ an ostizez hag ostizidi azezet war c'hourvezvankou ha keder; an ostizez a zo anezi eur vaouez war an oad, ken sounn ha m'he dije lonket eur gegel. Dirazi ez eus eur banerad kouignou, eur volennad frouez hag eun dasennad te o vogedi. A-enep d'ezi, eur c'hoziad bouzar, diot e zremm, o chaokat, pe o sunu e loa. Paotred yaouank, ganto chupennou-abardaez kemenet-dinamm, o tivizout gant itronezed, pe strollet er c'horniou. Safaradeg komzou goullo.*



AN OSTIZ (*er raksal*)

Ha! kafunet-mat e oas, paotr!

MOUEZ AN OSTIZIAD

Me 'lavar d'it ez eo yen er-maez. Skournet oun, — gant va mantell feuret, war ar marc'had.

*An ostiziad a c'houez e fri. Dre eun abeg pe abeg ez eo aet da hesk an emzivizou er sal-degemer, en doare ma klever ar pez a lavar an ostiz e kuz d'an ostiziad.*

AN OSTIZ

Pelec'h eo bet graet?

AN OSTIZIAD

E ti Chevalier.

*Lostou chupenn an ostiz a zeu a-wel dre an nor. Emañ o sellout ouz ar vantell.*

AN OSTIZ

Pegement hoc'h eus roet?

AN OSTIZIAD

Mil.

*An ostizez a glask trei penn d'ar gaoz, hag 'a c'halv:*

AN OSTIZEZ

Cher Ivan Pavlovitch! Deuit 'ta buan! Edomp ouz ho kortoz! Lavaret en deus Arkadi Romanovitch e kanfe d'imp fenoz.

*Arkadi Romanovitch a ya betek an ostizez, hag a ra jestrou, o tiskouez na gred ket e talvezfe kalz evel kaner. An ostizez, dre jestrou ivez, a glask e lakaat da gredi ar c'hontrol.*

EUR PAOTR YAOUANK, JORJ

Ho Serpantini, Micha, a zo eun diodez. Dañsal evel m'he deus graet dec'h da noz! Eur vez eo!

EUR PAOTR YAOUANK, MICHA

Ne gomprenez ket, Jorj. He c'harout a ran. Bez' ez eo evit tud eus an dibab hepken! Eur c'horf klasel he deus,... he daouarn, he zreid...

JORJ

Aet oun da vourra en arz hepken. Treid bihan a c'hellan gwelout e lec'h all.

AN OSTIZEZ

Hag a-zivout petra e komzit, Georgi Nikolaevitch? A-zivout Serpantini! Daoust ha ne oa ket spontus? Da genta, trei sonerez e koroll eo ober dismegañs d'ar sonerez. Karout a ran kement ar sonerez ma ne c'hellan ket gouzañv e vefe dismegañset. Ha goude, dañsal hep beza gwisket! An dra-se eo..., — ne ouzon ket! Lavaret em eus d'am merc'h mont er-maez.

JORJ

Ali oun ganeoc'h, itron. Hogen Mikaïl Ivanovitch ne gred ket eveldomp.

AN OSTIZEZ

Ma! Mikaïl Ivanovitch! D'am meno-me, ne c'heller ket kaout daou ali disheñvel a-zivout se. Kompren a ran petra eo beza eun den yaouank, hogen, en eur sonadeg voutin!... Trei Bach gant an daoudroad!... Eur sonourez oun va-unan,... Sot oun gant ar sonerez,... Ma fell d'eoc'h...

*Ar c'hoziad azezet a-enep d'an ostizez a drouc'h he c'homz d'ezi.*



AR C'HOZIAD

Eun ti boutin.

*Kenderc'hel a ra da suna e de ha da chaokat kouignou. An ostizez a sav ar ruzder war he dremm hag a dro war-du unan eus an itronezed.*

MICHA

N'eus ket unan ac'hanoc'h a c'hell kompren! Penaos displega ar sonerez dre ar c'horoll, aze emañ an dalc'h! Evit Serpantini, bez' ez eo ar sonerez graet den. Neuial a ra war houlennou ar son, hag e hañval d'eoc'h neuial war he lerc'h. Linennou he c'horf, e finvadennou heneuz, daoust ha ne ganont ket? Lavaret e vefe e kar ar sonerez anezi. Etrezi hag ar sonerez ez eus darempredou speredel...

JORJ

Huñvreer! Antellet ec'h eus eur winterell. Steui a rez eur gwiad-kealiou, ha ne glevez ha ne welez netra. Ne gomzan ket zoken eus ar sonerez. Hag ouspenn, ne ran forz ebet anezañ! A galon laouen e welfen kement-se en eur gambr divoutin. Ne dlefed ket lakaat, avat, war ar skritellou, ec'h en em ziskouezo Serpantini gant eur ouel hepken en-dro d'ezi. Kement-se a laka pep unan diaes. M'em bije gouezet, n'em bije ket kaset va flac'h yaouank du-hont. (*Micha a firbouch dizoñj-kaer e paner ar c'houignou*). Lez ar c'houignou-se. Ne vint ket mat da zebri ma kendalc'hez d'o zastournat. Sell 'ta ouz da geniterv, pebez sellou a ra ouzit. Ha ne daolez ket evez. Huñvreerien!

*Micha, strafuilhet, a gil betek eur c'horn all.*

AR C'HOZIAD (*trumm, d'an ostizez*)

Nina! Chom sioul. Diglochedet eo da gorfenn war da gein.

AN OSTIZEZ (*o ruzia*)

Gouzout a ran. Chom peoc'h, eontr! Arabat komz uhel evel-se dirak an dud! Te a zo re... re laosk da deod...

*Klask a ra adklochedi he c'horfenn e kuz. Eur vaouez yaouank a zeu tre, eur pikol den bleo ruz war he lerc'h.*

AR VAOUEZ

Ha! mont a ra mat? mont a ra mat? Va lezit da zegas dirazoc'h va den yaouank.

DEN E VLEO RUZ

Laouen-meurbet, e gwir.

*An den, moulbennet, a ya en eur c'horn.*

AR VAOUEZ

Arabat ober van. Lent eo. Ha n'ouzoc'h ket petra 'zo c'hoarvezet?

*Eva a ra he ze buan-buan, en eur hiboudi eun dra bennak e pleg skouarn an ostizez, eun dra hag a dle beza dizereat, hervez an doare ma risklont o-diou war ar gourvezvank o c'hoarzin.*

AR VAOUEZ

(*o trei a-daol-trumm davet he den yaouank*)
C'houi hoc'h eus va frilien?

*An den, moulbennet, a denn ar frilien.*



AR VAOUEZ

Keuz hoc'h eus?

DEN E VLEO RUZ (*kintus*)

Evit ha chomit peoc'h.

*Dilavarded. Eva a reont. Eur paotr yaouank a zilamm e-barz ar sal hag a red laouen betek unan all. Aes eo anavezout ez eo hemañ diweza an hini en deus kaset ar Plac'h Dianav gantañ.*

AR PAOTR YAOUANK

Kostia, va mignon, emañ-hi o c'hedal e-kichen an nor.

*Balbouza a ra. Espar-dic'hiz e teu pep tra. Hañvalout a ra trumm ez eo bet lavaret an hevelep komzou en eun tu bennak, en hevelep urz. Mikail Ivanovitch a sell gant souez ouz ar Barz, a zo o paouez dont tre. Ar Barz, gwall zisliv, a ra eur stouadenn war dreuzou an nor. An holl a dav.*

AN OSTIZEZ (*diaes he doare*)

Edomp ouz ho kortoz. Spi am eus e lennot d'imp eun dra bennak. Eun abardaevez iskis ez eo bet. Fall-kenañ eo bet ar gaozeadenn.

AR C'HOZIAD (*trumm*)

Evel ma vije maro unan bennak, hag o taskori e ene d'ar baradoz.

AN OSTIZEZ

Ha! chom peoc'h! Te 'vo gwelloc'h p'ez po spontet an holl dud amañ!... Deomp da gaozeal adarre... (*Ouz ar Barz*). Eun dra bennak a lennot d'imp, n'eo ket 'ta?

AR BARZ

Gant plijadur... ma kredit e vo dudius...

AN OSTIZEZ

Tavomp, aotrounez. Emañ hor barz o vont da lenn d'imp unan eus e varzonegou kaer. Spi am eus ez eo diwar-benn ar plac'h kenedus adarre...

*An holl a dav. Ar Barz, en e sav harp ouz ar voger, dres a-enep d'an 'nor, a lenn:*

AR BARZ

Kouezet e oa an erc'h diwar an darou,
Hag e lintre an toennou noaz.
Neuze en iliz-veur, er c'hustod teñval,
E skedas he ferlezennou,
Hag eus an daolenn livet, er rozennou,
E teuas goustad...

*Ar c'hloc'hig a skiltr trumm er raksal. An ostizez a junt he daouarn da aspedi ar Barz. Paouez a ra. An holl a sell, ranell, er raksal.*

AN OSTIZ

Eur vunutenn. Va digarezit.

*Mont a ra er raksal. Ar wech-mañ, avat, ne lavar ket: « a-a-a » evel boaz. Dilavarded.*

MOUEZ AN OSTIZ

Petra 'c'hellan ober evidoc'h?

*Mouez eur vaouez oc'h eilgeria eun dra bennak. An ostiz en em ziskouez war dreuzou an nor.*



AN OSTIZ

Nina, amañ 'z eus eur vaouez. N'oun ket evit kompren evit petra eo deut. Moarvat e fell d'ezi da welout. Va digarezit, va digarezit...

*Mousc'hoarzin a ra, abafet eun tammig, tro-war-dro. An ostizez a ya er raksal, o serri an nor war he lerc'h. An ostizidi a hiboud etrezo.*

AR PAOTR YAOUANK (*en eur c'horn*)

Ne c'hell ket beza...

EUN ALL (*a-dreñv d'ezañ*)

Me 'lavar d'eoc'h... eur vez eo... anavezet em eus he mouez.

*Ar Barz a chom difinv rag-enep d'an nor. An nor a zigor. An ostizez a zeu tre gant ar Plac'h Dianav.*

AN OSTIZEZ

Eur souezadenn blijus-meurbet, aotrounez. Va mignonez nevez. Spi am eus e vo degemeret gant levenez en hon touez. Maria... va digarezit, n'em eus ket klevet mat hoc'h ano.

AR PLAC'H DIANAV

Maria.

AN OSTIZEZ

Hogen, hoc'h ano all?

AR PLAC'H DIANAV

Maria, Maria eo va ano.

AN OSTIZEZ

Mat-tre, va mignonez. Mari a rin ac'hanoc'h. Doareou iskis hoc'h eus, n'eo ket 'ta? Hogen seul bliju-

soc'h a se e vo an abardaevez, ne gav ket d'eoc'h, aotrounez?

*An holl a chom abafet. Dilavarded enkrezus. An ostiz a verz ez eo aet unan eus an ostizidi er-maez dre laer. Mont a ra war e lerc'h. Eun hiboud a zigarez a glever, hag ar c'homzou: « N'oun ket mat. » Ar Barz a chom difinv.*

AN OSTIZEZ

Ha daoust hag e karfe hor Barz kenderc'hel? Mari, va migonez, p'oc'h deut amañ, edo hor barz brudet o lenn d'imp... o lenn d'imp.

AR BARZ

Va digarezit. Lenn a rin eur wech all. Va digarezit.

*Den ebet ne lavar ez eo eun druez. Ar Barz a ya davet an ostizez, a zo bet oc'h ober d'ezañ jestrou aspedus. Hogen trumm e chom a-sav. Mont a ra da azeza didrouzkaer en eur c'horn diamen. Hag ac'hano e sell, prederiet, ouz ar Plac'h Dianav.*

*Ar vatez a ra tro ar sal gant ar c'houignou. C'hoarzadennou ha tammou lavarennou. Komzou goullo.*

Nann! na dañsal a rae! Klevit! Tud desket Rusia!

UNAN BENNAK (*kreñv-meurbet*)

Ne c'hellit ket hen tapout! Ne c'hellit ket!

*An holl o deus ankounac'haet ar Barz. Dont a ra war-raok. Tremen a ra e zourn war e dal. Eun nebeut kammedou a ra er gambr. Anat eo, diouz e zremm, emañ o kounaat eun dra bennak gant kalz a boan. D'an ampoent, e-mesk ar safar, e klever ar c'homzou: « Roquefort », « Camembert ». Eun den teo a lamm, birvidik, e-kreiz ar sal, en eur dresa kelc'hiou gant e zivrec'h, hag a c'harm:*

Brie!

*Ar Barz a chom difinv raktal. E-pad eur pennad e hañval kounaat pep tra. Kerzout a ra buan davet ar Plac'h Dianav. Ar Steredour, avat, o tont eus ar raksal, eur sae c'hlas en e dro, a rann anezo an eil diouz egile.*



AR STEREDOUR

Digarezit va sae c'hlas, ha va digarezit ivez evit dont ken diwezat. Emaoun o tont eus eur vodadeg. Ranket em eus sevel eur skrid-danevell. Ar steredoniez...

*Diskouez a ra an oabl gant e viz.*

AN OSTIZ

Edomp o kaozeal diwar-benn ar vouedoniez. Nina, va mignouez, n'eo ket poent mont da zebri?

AN OSTIZEZ (*o sevel*)

Aotrounez, m'ho ped...

*An holl a ya war he lerc'h. Ar Plac'h Dianav, ar Steredour hag ar Barz a chom eur pennad er sal-degemer o teñvalaat. Ar Barz hag ar Steredour a van e-kichen an nor, prest da vont kuit. Ar Plac'h Dianav a gerz betek dirak pallenn teñval, hanter-zigor ar prenestr.*

AR STEREDOUR

Tonket eo bet d'imp keja an eil gant egile, adarre. Laouen-meurbet oun a se. Lavaromp, avat, frouez hor c'hejadenn genta.

AR BARZ

Ya, lavarit d'in.

AR STEREDOUR

Savet em eus eur skrid-danevell da Gevredigez ar Steredoniourien diwar-benn ar pez hoc'h eus arvestet, daoust d'eoc'h-c'houi hoc'h-unan. Eun darvoud eus ar souezusa, — eur steredenn eus ar braster kenta...

AR BARZ

Ya, dudius-meurbet ez eo.

AR STEREDOUR (*gant gred*)

Skrivet em eus war va farchou eun dilinennad nevez: « Ar steredenn, Maria, a zo kouezet! » Ar ouiziegez, evit ar wech kenta... Va digarezit. N'em eus ket goulennet ouzoc'h petra eo bet frouez hoc'h enklask...

AR BARZ

Aner eo bet va enklask.

*Trei a ra du-mañ du-hont. Sellout a ra, dic'hoanag, ankeniet e zremm, goullo ha dispi e zaoulagad. Trabidella a ra, re antellet e nervennou. Ankounac'haet en deus pep tra.*



AN OSTIZEZ (*war an treuzou*)

Aotrounez; Deut er sal-debri. Hogen ne welan ket Mari...

*Heja a ra he biz d'ezo.*

Ha, paotred yaouank! Kuzet hoc'h eus va mignonez Mari en eun tu bennak?

*Sellout a ra a bep tu.*

Pelec'h emañ Mari? Pelec'h emañ Mari?

*N'eus nikun dirak ar pallenn du. Dre ar prenestr e sked eur steredenn lintrus. An erc'h glas a gouez, a liou gant sae ar Steredour, a zo steuziet.*

ALEKSANDER BLOK.

*lakaet e brezoneg gant*
ROPARZ HEMON.

# Skrapadeg Saoud Koualnge

(*Kendalc'h*)

*An armead a zo chomet a-sav e-tal Roudouz ar Forc'h. Er pennad da heul e taneveller maberez Kouc'houlan. Teir danevell a glever: hini Fergus, hini Kormag, hini Fiac'hu.*

## TREDE PENNAD

## *MABEREZ KOUC'HOULAN*

### *1. — DANEVELL FERGUS : KOUC'HOULAN HA BUGALE EMAIN.*

Maget e voe ar bugel, eme Fergus, e Mag Murtemne, e ti e dad hag e vamm. Displeget e voe d'ezañ doareou bugale Emain.

Setu penaos e tremene Konc'hobar e amzer en Emain diwar an deiz ma voe lakaet da roue. Kerkent ha savet e lakae urz e traou ar rannvro. Goude se e rae teir rann er pez a chome eus an devez. Ar rann genta: sellout ouz ar vugale oc'h ober troiou ouesk,



o c'hoari hag o teurel boullou. An eil rann: c'hoari gwezboell hag echedou. An trede rann: debri hag eva ken na zeue ar c'housked war an holl. (Harluet oun bet en abeg d'ezañ; koulskoude n'eus bet biskoaz, en Iwerzon nag e Breiz, eur c'hadour par da Gonc'hobar).

Displeget e voe d'ar paotrig doareou ar vugale en Emain. Hag e lavaras d'e vamm ez aje da c'hoari ganto.

— Re abred eo d'it, va faotrig, eme e vamm. Gortoz ma 'z aio unan eus kadourien Ulad ganit, d'az kwarezi diouz ar vugale-se ha d'o c'hastiz mar deo ret.

— Pell emañ diouz va spered, eme ar paotrig, an ali a roez d'in. Ne c'hortozin ket unan d'am gwarezi. Lavar d'in pelec'h emañ Emain.

— Emañ pell diouzit, eme e vamm. Emañ menez Fuad etrezout hag Emain.

— Gwelout a rin ha pell ez eo pe n'eo ket, eme ar paotrig.

Hag heñ kuit gant e c'hoariellou, e vaz kroumm arem, e voull arc'hant, e speg hag e vataraz penn teo kaletaet ouz an tan. Ober a rae ganto d'en em zidui war an hent. Gant e vaz kroumm e skoe war e voull hag he stlape pell dioutañ. Hag e roe eun eil taol, ha ken pell all e ruilhe ar voull. Stlepel a rae e speg, stlepel a rae e vaz kroumm, ha redek war o lerc'h. A-wechou e kroge en e vaz kroumm hag a-wechou en e speg. Ha keit-all e vanne e vataraz hag e kroge enni kent d'ar penn teo steki ouz an douar.

Hag o vont evel-se eeun dirazañ e tizas uhelenn Emain, ma edo ar vugale, anezo kant hanter-kant paotrig war-dro Folloman mab Konc'hobar o c'hoari war c'hlazenn Emain. Ar paotrig a yeas en o zouez,

o stlepel e voull gant e dreid en doare ma ne save ket uheloc'h eget e zaoulin, ma ne goueze ket izeloc'h eget e zaouufern. Ha kaer o doe ar vugale teurel traou d'he herzel, ez eas ar voull pelloc'h egeto en-tu-hont d'ar pal.

— Ma! bugale, eme Folloman, en em strollit holl en e enep. Ra vo lazet! Berz-hud a zo war bep bugel dont d'emellout en ho c'hoari hep beza gounezet araok ho kwarez. En em unanit holl en e enep. Gouzout a reomp ez eo unan eus mibien kadourien Ulad. Arabat d'ezo kemer ar pleg dont da c'hoari en hon touez hep aotre.

Hag i hag en em strolla en e enep. Kant hanter-kant baz kroumm a daolont war gern e benn. O diarbenn a ra holl gant e vaz kroumm. Kant hanter-kant boull a daolont outañ. O diarbenn a ra holl dre sevel e zivrec'h hag e zivesker. Kant hanter-kant speg penn teo kaletaet ouz an tan a daolont outañ. Dre sevel e skoed bihan graet gant tammouigou prenn, o diarbenn a ra holl.

Neuze e reas orbidou. Eun elfenn-dan a darzas diouz pep blevenn eus e benn, evel ma vije bet sanket pep blevenn gant eur morzol. Serri a reas eul lagad, a yeas ken bihan ha toull eun nadoz. Digeri a reas egile, a yeas ledanoc'h eget eur gib vezeglen. Dislevi-gen a reas, ken na deas e c'henou betek e ziskouarn. Disramma a reas e vuzellou, ken na weljod diabarz e gorzailhenn. Diouz kern e benn e tarze ar sklerijenn, arouez an dud-veur.

War se e reas eun arsailh. Skei a reas ouz hanter-kant mab-roue, a gouezas d'an douar dindanañ. Pemp anezo a zegouezas etrezoun ha Konc'hobar. O c'hoari gwezboell edomp, war uhelenn Emain. Ar paotrig a zeue war-lerc'h ar pemp bugel-se. Fellout a rae d'ezañ o drailha e tammou. Konc'hobar a grogas en e vrec'h.



— Ac'hanta, paotrig, emezañ, ne c'hoariez ket brao gant ar vugale-se.

— Abeg am eus, eme ar paotrig. P'oun deut daveto, n'oun ket bet enoret ganto evel ma tleen beza.

— Piou out? eme Gonc'hobar.

— Ar paotrig Setanta, emezañ, mab Sualtam ha Dec'htire, da c'hoar. Piou en dije kredet e vijen bet gwallgaset evel-se ez ti?

— Ha ne ouzout ket, eme Gonc'hobar, ez eus berz-hud dont da gaout ar vugale hep beza degemeret o gwarez?

— Ne ouien ket, eme ar paotrig. Goulennet em bije o gwarez a-hend-all.

— Ma! bugale, eme Gonc'hobar, ha kemer a rit ar paotrig dindan ho kwarez?

— Kemeromp, eme ar vugale.

Diwar neuze e voe ar paotrig dindan warez ar vugale. Hag i ha diskregi dioutañ. Heñ, avat, a sailhas warno adarre. Hanter-kant mab-roue a daolas d'an douar. Ma kredas o zadou e oant maro. Badaouet e oant hepken, evelato, gant an taoliou o doa bet war o zal, hag i taoliou kreñv pounner-meurbet.

— Petra o doa graet d'it en dro-mañ? eme Gonc'hobar.

— Dre an doueed a azeulan, eme ar paotrig, toui a ran en em lakaint dindan va gwasked ha va gwarez, evel m'em eus-me en em lakaet dindan o gwarez, ha ne ziskrogin diouto nemet p'em ked hag o gwarez, ha ne ziskrogin diouto nemet p'em bo o adsavet gant va dourn.

— Ma! paotrig, eme Gonc'hobar, ha kemer a rez ar vugale dindan da warez?

— Kemeran, eme ar paotrig.

Diwar neuze e voe ar vugale dindan gwasked ha gwarez ar paotrig.

▼

P'en deus gellet eur paotrig, eme Fergus, seveni ar c'hurιou-se pemp bloaz war-lerc'h e c'hanedigez, teurel d'an douar mibien gadourien e-kichen dor o c'hastell, n'eus ket da veza souezet p'en deus gellet, d'e seitek vloaz, dont betek harzou bro Ulad, trouc'ha eur forc'h pevarbiziek, ha laza unan, daou, tri pe bevar den.

### *II. — DANEVELL KORMAG : KOUC'HOULAN HA KI AR GOV.*

Kormag an Harluad a gomzas war-lerc'h Kouc'houlan.

— Ar paotrig, emezañ, a sevenas eur gur all bloaz goude.

— Pe gur? eme Ailill.

— Koulan, gov Uladiz, eme Gormag, a brientas eur banvez da Gonc'hobar hag a yeas da Emain d'e bedi. Lavarout a reas d'ezañ degas gantañ eur c'houviad hepken, nemet dont a raje gantañ tud dereat ha damantus.

— Rak, emezañ, n'em eus na domani na park zoken. N'em eus nemet va morzoliou, va anneo, meilhou va daouarn ha va zurkeziou.

Konc'hobar a respontas na zeuje gantañ nemet eun den.

War se e tistroas Koulan d'e di-kreñv hag en em roas da aoza boued ha died.

Konc'hobar a chomas azezet en Emain betek ar serr-noz. Neuze gwisku e vantell skañv ha mont da gimiadi



diouz ar vugale. O tont war ar c'hlazenn e verzas eun dra souezus: kant hanter-kant bugel e penn ar c'hlazenn hag er penn all eur bugel hepken, hag hemañ dreist d'ar re all, ken akuit e oa da stlepel ar boullou ha da dizout ar pal. Eun toull war c'hlazenn Emain e oa ar pal. Pa zeue tro ar vugale da stlepel ar boullou ha ma oa e dro-heñ da herzel, e ouie ober en doare ma ne dae hini eus o boullou en toull. Pa zeue tro ar vugale da herzel ha tro ar bugel da stlepel boullou, ne rae taol gwenn morse. Pa c'hoarient drailha an dilhad, regi a rae ar c'hant hanter-kant gwisk, ha ne c'helle ket ar re all diframma zoken ar spilhenn-alc'houez a stage e vantell. Pa oa poent en em ganna, teurel a rae ar c'hant hanter-kant bugel dindanañ, ha ne oa ket ar re all holl a-gevret evit dont a-benn anezañ.

Konc'hobar a sellas ouz ar paotrig:

— Gwenvidik, emezañ, ar vro ma teu ar paotrig-mañ anezi, ma tle beza eun deiz e guriou brezelour par d'e c'hoariou bugel.

Hag heñ gervel ar paotrig davetañ:

— Deus ganin, paotrig, eme Gonc'hobar, d'eur banvez m'oun bet pedet da vont.

— Ne din ket, eme ar paotrig.

— Perak? eme Gonc'hobar.

— O veza, eme ar paotrig, ma n'o deus ket bet ar vugale-mañ o gwalc'h a c'hoariou hag a ebatou.

— Re hir e vefe gortoz ken n'o devo bet o gwalc'h, eme Gonc'hobar. Ne c'hortozin ket.

— Kerz a-raok, eme ar paotrig, ha mont a rin war da lerc'h.

— Paotrig, eme Gonc'hobar, n'anavezez ket an hent.

— Heulia a rin roudou ar c'hezeg hag ar c'hirri.

War se ez eas Konc'hobar da di Koulan ar gov. Degemeret e voe eno gant pep enor dleet d'e renk, d'e

ano, d'e wir, d'e lignez, hag hervez pep boaz dereat. Kolo ha broenn fresk a voe strewet dindanañ. Ha neuze debri hag eva a bep seurt traou mat.

Koulan a c'houlennas ouz Konc'hobar:

— Ha kemennet ec'h eus da unan bennak dont d'az kaout amañ fenoz?

— N'em eus ket, eme Gonc'hobar.

N'en doa soñj ebet eus ar bedenn en doa graet d'ar paotrig.

— Perak e c'houlennez? eme Gonc'hobar.

— Eur c'hi-brezel am eus, eme Goulan. Kerkent ha ma vez distaget, n'eus nikun er c'hornad a gredfe tostaat outañ. N'anavez den nemedoun. Nerz kant den a zo gantañ.

Konc'hobar a lavaras:

— Ra zistagor ar c'hi-brezel, d'ezañ da ziwall ar c'hornad.

Dichadennet e voe ar c'hi-brezel. Hag heñ prim d'ober tro ar c'hornad ha da bignat betek lein ar grec'hienn da ober ged. Eno lakaat e benn war e baoiou. Anezañ eur c'hi fero, feuls, fromus, fallakr, fuloret.

Petra a c'hoarvezas e-keit-se gant bugale Emain? Divoda a rejont, ha mont pep unan da di e dad hag e vamm, pe da di e adtad hag e advamm. Ar paotrig a yeas etrezek ti Koulan, o heulia roudou ar c'hezeg hag ar c'hirri. Berraat a rae an hent dre c'hoari gant e c'hoariellou. O tont war ar c'hlazenn dirak ar c'hreñv-lec'h, e taolas d'an douar e c'hoariellou nemet e voull. Ar c'hi-brezel a verzas ar paotrig hag a yudas ken e voe klevet gant an holl. Eur blijadur en a-raok e oa d'ezañ lonka ar paotrig penn-kil-ha-troad en eun taol, ha rei d'ezañ bod en e gof goude tremen dre e gorzailhenn hag e vruched ledan. En em zifenn a reas ar paotrig gwella ma c'helle, dre stlepel nerzus e voull ouz ar c'hi-brezel.



Hag ez eas ar voull e-barz geol al loen, ha dre e c'houzoug hag e gof, hag e teuas er-maez dre doull e reor. Neuze e krogas ar bugel en e baoiou a-dreñv, hag e strinkas ouz eur maen-meur, ken na voe drailhet ha diskolpet, strewet an douar tro-war-dro gant e dammou.

Konc'hobar a glevas harz ar c'hi.

— Siouaz, â vrezelourien, emezañ, fall hor planedenn p'hon eus evet bier er banvez-mañ!

— Perak? emezo.

— Ar paotrig a zeue war va lerc'h, eme Gonc'hobar, mab Sualtam, a zo bet lazet gant ar c'hi.

War se e savas an Uladiz uhelvrud holl a-gevret. Ha daoust da zor ar c'hreñvlec'h beza digor, ez eas pep unan eeun dirazañ, dreist peuliou ar c'hreñvlec'h. Prim-ha-prim e redent. Hogen primoc'h egeto e rede Konc'hobar. Dibrada a reas ar paotrig, hag e lakaat war e skoaz. Koulan a zeuas er-maez ivez hag a welas e gi maro. Eur wall galonad e voe d'ezañ.

— Da zonedigez, â baotrig, emezañ, he deus graet levenez d'in en abeg d'az tad ha d'az mamm; n'eo ket, avat, en abeg d'it.

— Pe zroug en deus graet d'it ar paotrig-mañ? eme Gonc'hobar.

— N'eo ket evit va levenez, eme Goulan, ez out deut em zi, â baotrig, da eva va bier ha debri va boued, ha te goude distruja va madou ha va buhez! Kaset da get eo va buhez! An hini ac'h eus lamet diganin a oa eur mevel mat, a ziwalle va loened, va zorkadou, ha va holl draou.

— Arabat d'it beza nec'het, â Goulan, eme ar paotrig. Eur varn reiz a zougin a-zivout se.

— Pe varn? eme Gonc'hobar.

— Ma 'z eus eur c'holen eus gouenn ar c'hi-se en

Iwerzon, eme ar paotrig, e vaga a rin ken ma c'hello ober evel e dad. Ac'han di e vin-me ki-diwaller loened, torkadou ha traou Koulan.

— Mat, eme Gonc'hobar, ar varn ac'h eus douget.

— Ne vefemp ket evit barn gwelloc'h, eme Gatba an drouiz. Anvet e vi Ki-Koulan en abeg da se.

— Naren, eme ar paotrig. Gwelloc'h ganin mirout va ano, Setanta mab Sualtam.

— Na lavar ket se, â baotrig, eme Gatba. Rak brudet e vo ano Kouc'houlan en Iwerzon hag e Breiz, ha leun e vo muzellou Iwerzoniz ha Breiziz gant an ano-se.

— Neuze, eme ar paotrig, talvoudus e vo d'in da ginnig.

Diwar neuze e rejod Kouc'houlan anezañ, aba en doa lazet ar c'hi e ti Koulan ar gov.

P'en deus gellet eur paotrig, eme Gormag, seveni ar gur-se c'houec'h vloaz war-lerc'h e c'hanedigez, laza eur c'hi-brezel a sponte armeadou, n'eus ket da veza souezet na bamet p'en deus gellet, d'e seitek vloaz, e-doug skrapadeg saoud Koualnge, dont betek harzou bro Ulad, trouc'ha eur forc'h pevarbiziek, ha laza unan, daou, tri pe bevar den.

### *III. — DANEVELL FIAC'HU: MUNTREREZ TRI MAB NEC'HT SKENI*

Fiac'hu mab Feraba a gomzas war-lerc'h Kormag.

— Bloaz goude, emezañ, e sevenas ar paotrig eun trede kur.

— Pe gur? eme Ailill.

—Edo Katba an drouiz, eme Fiac'hu, o kelenn d'e ziskibien er biz da Emain. Gantañ e oa kant diskibl gredus o teski skiant an drouized. Ma c'houlennas



unan anezo ouz Katba pe arouez a oa en deiz-se, arouez eun darvoud mat pe fall.

— Hizio, eme Gatba, e wisko eur paotrig an armou. Illur e vo, ha brudet. Hogen berr e vo e vuhez.

Ar paotrig a glevas ar c'homzou-se, hag heñ o c'hoari er mervent da Emain.

Neuze e tilezas e c'hoariellou. Ha mont d'ar gêr, davet Konc'hobar.

— Pep levenez d'it, â roue! eme ar paotrig.

— Pa gomzez ken flour-se, eme Gonc'hobar, e teuez hep mar da c'houlenn eun dra bennak diganin. Petra 'fell d'it, paotrig bihan?

— Gwiska an armou, eme ar paotrig.

— Piou en deus lakaet ar froudenn-se ez penn, paotrig bihan?

— Katba an drouiz, eme ar paotrig.

— Ne vo ket freuzet e ali, eme Gonc'hobar.

Har e roas d'ar paotrig daou c'hoaf, eur c'hleze, eur skoed.

Ar paotrig o hejas hag o bransellas hag o bruzunas e tammou munut.

Ha e roas d'ar paotrig daou c'hoaf, eur c'hleze, hag eur skoed all.

Ar paotrig o hejas hag o bruzunas.

Eno e oa goafiou, klezeier ha skoedou, peadra da arma pevarzek eus bugale Emain. Ar paotrig o bruzunas holl.

— Fall an armou-mañ, â Gonc'hobar, eme ar paotrig. N'int ket dellezek ac'hanoun.

Konc'hobar a roas d'ezañ an daou c'hoaf, ar c'hleze hag ar skoed ma rae ganto e-unan.

Ar paotrig a hejas hag a vransellas an daou c'hoaf hag ar skoed, hag a blegas ar c'hleze, ken na zeuas ar beg da steki ouz an dournell.

— Mat an armou-mañ, emezañ. Eürus ar roue en deus an armou-mañ! eürus ar vro he deus e zouget!

War se, e teuas Katba an drouiz daveto.

— Ha gwisket en deus ar paotrig-mañ an armou? eme Gatba.

— O gwisket en deus, eme Gonc'hobar.

— Poan a ra d'in, eme Gatba, gwelout mab e vamm o wiska an armou hizio.

— Arc'hanta! lakepod! eme Gonc'hobar d'ar paotrig. Gevier ec'h eus kontet d'in?

— Arabat d'it mont e kounnar, eme ar paotrig. Katba eo am eus klevet o lavarout ouz unan eus e ziskibien e vo gwisket hizio an armou gant eur paotrig a vo illur hag uhelvrud, hogen berr ha dibad e vuhez.

— Gwir eo, eme Gatba. Illur e vi, hag uhelvrud, ha dibad da vuhez.

— Ha pa ne chomfen er bed-mañ nemet eun devez hag eun nozvez, gant ma chomo va istor ha danevell va c'huriou war va lerc'h, eme ar paotrig, petra 'vern?

— Bremañ, va faotrig, eme Gonc'hobar, pign em c'harr.

Hag e c'halvas e vlenier-karr, Ibar mab Riangabair.

— Kemer va daou varc'h, eme Gonc'hobar, stern-i ouz va c'harr.

Ibar a gemeras an daou varc'h hag o sternas ouz karr ar roue.

Ar paotrig a bignas er c'harr.

— Sed amañ eur c'harr a zoare, emezañ.

— Ma! va faotrig, eme Ibar, a-walc'h evit hizio. Lez ar c'hezeg da vont da beuri.

— Re abred eo evidoun, eme ar paotrig. Eomp eeun dirazomp, er-maez eus Emain. Hizio em eus gwisket an armou evit ar wech kenta. Ret eo d'in gounit eun trec'h bras da ziskouez va ampartiz.

Teir gwech e rejont an dro da Emain.

— Bremañ, va faotrig, eme Ibar, lez ar c'hezeg da vont da beuri.

— Re abred eo evidoun, eme ar paotrig. Eomp da gaout ar vugale, d'ezo da heta d'in berz mat, peogwir em eus gwisket an armou hizio evit ar wech kenta.

Hag ez ejont betek ar vugale.

— Ha gwisket en deus an armou? eme pep unan.

— Ret eo d'ezañ, emezo.

Hag e lavarjont:

— Ra c'hounezi an trec'h! ra lazi da enebour! Hogen re abred out aet diouzimp. Siouaz, pa ne c'hoarii mui ganimp biken!

— Lez, va faotrig, eme Ibar, ar c'hezeg da vont da beuri.

— Re abred eo c'hoaz, eme ar paotrig. Da belec'h ez a an hent-mañ, o kildrei dirazomp?

— Petra 'ra se d'it? eme Ibar. Eur paotrig koant out, ha se ne vir ket ouzit.

— Ma! va mevelig koant, eme ar paotrig, lavar d'in da belec'h ez a.

— Da roudouz-Ged menez Fuad.

— Eomp di! eme ar paotrig.

Hag i da Roudouz menez Fuad.

—Ma kredfen lavarout va meno, eme Ibar, poent e vefe d'imp mont en-dro da Emain. Pell 'zo eo deraouet koan, ha rannerez ar boued hag an died. Te ac'h eus da lec'h eno etre treid Konc'hobar. Me, avat,

a chom e-touez servijerien ha farwelled an ti, hag e rankan mont bremañ d'en em daga ganto da gaout va lod.

— Deomp neuze, eme ar paotrig. Hogen, lavar d'in, Ibar, pe ano en deus ar menez-hont a welan en hanter-noz.

— Menez Morna,, eme Ibar.

— Ha petra eo ar bern-mein gwenn-se war lein menez Morna?

— An dra-se eo bern-mein menez Morna.

— Kaer eo ar bern-mein-se, eme ar paotrig. Eomp d'e welout.

— M'hen tou, eme Ibar, hizio eo ar wech kenta ma 'z an ganit. Hogen ar wech diweza e vo ivez betek diwez ar bed.

Degouezout a rejont war lein menez Morna.

— Pe greñvlec'h a welan du-hont? eme ar paotrig.

— Kreñvlec'h bugale Nec'ht, eme Ibar.

— Daoust, eme ar paotrig, ha n'eo ket ar re-se a lavar n'o deus ket lezet o buhez gant muioc'h a Uladiz eget m'o deus lazet anezo?

— Eo, eme Ibar.

— Eomp da greñvlec'h bugale Nec'ht, eme ar paotrig.

— Siouaz pa gomzez evel-se! eme Ibar. Aet a garo! Evidoun-me ne din ket.

— Mont a ri, beo pe varo, eme ar paotrig.

— Beo ez in da greñvlec'h bugale Nec'ht, eme Ibar. Maro, avat, e teuin ac'hano.

Hag i da greñvlec'h bugale Nec'ht.

Ar paotrig a lammas eus ar c'harr war ar c'hlazenn. War ar c'hlazenn-se e oa eur maen-meur. En-dro d'ar maen-meur eur c'helc'h houarn. War glozadur ar c'helc'h e oa skrivet en ogam: « *Da bep kadour a zeuio war ar c'hlazenn-mañ, arabat mont kuit hep goulenn emgann.* »



Ar paotrig a lennas an enskrivadur. Hag heñ ha kregi er maen a-dro-vriad, hag e stlepel, kelc'h hag holl, er stêr a rede e-kichen.

— Gwelloc'h e vije bet d'it, eme Ibar, lezel ar maen-se el lec'h ma edo. War ar c'hlazenn-mañ e kavi ar pez a glaskez: ar maro.

— Ma! Ibar, eme ar paotrig, ro d'in pallenn ar c'harr hag eur foulinenn. C'hoant am eus ober eur pennad kousked.

— Siouaz pa gomzez evel-se! eme Ibar. Amañ emaomp e-touez enebourien. N'eo ket war ar c'hlazenn-mañ e c'heller kousket.

Ibar a gempennas koulskoude ar pallenn hag ar foulinenn evit ar paotrig, a vanas kousket dioustu.

(*Da genderc'hel*).

Iakaet e brezoneg gant

ROPARZ HEMON.

# Danevell varzus Sant Brendan ar Merdead

*Eur blijadur hag eun enor eo d'imp gellout rei amañ d'hol lennerien eun tañva eus eun oberenn nevez, troidigez « Danevell Sant Brendan », dastumet ampart gant unan anavezet pell 'zo e Breiz, ha lakaet e brezoneg gant unan all, na zaleo ket da veza brudet ivez en hon touez. Aner d'in lavarout pegen talvoudus e vo an oberenn drezi hec'h-unan; evel an henskridou keltiek all embannet ganimp betek-hen, hon tostaat a ray ouz hor gourdadou. Fellout a ra d'in, avat, tenna evez al lennerien ouz brezoneg an droidigez; neb a lenno aketus a welo penaos e c'hell ar yez lennegel beza nevezet ha pinvidikaet gant eur skrivagner speredek, douget da studia hag o c'houzout mat ar yez komzet. Netra nemet en abeg da se, e vo « Danevell Sant Brendan » nevezinti vras an niverenn-mañ.* R. H.



*NOTENN*

*Hon « Danevell Varzus » a zo anezi eur c'henstrolla eus an danevell vrudet* Navigatio Brendani *(studiet er skrid latin hag er barzoneg saoz-ha-norman he deus awenet en XIII^vet kantved) gant teir danevell all a-zivout ar manac'h-meur Iwerzonat.*

a) *Ar* Betha Brenainn, *buhezskrid gouezelek Sant Brendan tennet eus* Levr Lismore. *Heuliet hon eus an droidigez anezañ a zo bet roet gant an Ao. O' Dennoghe en e levr hoalus* Saint Brendan the Voyager in story and legend, *Dublin,* 1895.

*b*) Acta Sanctorum Hiberniae, *Desclée,* 1888, *pp.* 112-154.

*k*) Buhez Sant Malo *moulet gant Dom Plaine.*

*Rediet eo bet an aozer da ober dizalc'hik evit lakaat ar c'henstag ret etre ar pennskridou eilskrivet. A-youl e vezo digarezet a ze, hag ivez na vezo ket tamallet d'ezañ adlavaradennou hag eeunderiou 'zo, e vije bet hep mar skañvaet an danevell hepzo, nann avat hep disteraat he stumm henober.*

EN ANO HON AOTROU JESUS-KRIST. AMEN

*Amañ e teraou*
*buhez Sant Brendan abad ha koñfesor.*

I

*Adal ganedigez Vrendan betek savidigez e vanati kenta.*

Binniget eo, eeun ha klok an den ma van warnañ doujañs an Holl-c'halloudus, hag a boellad, dreist-holl, da gerzout en hent gourc'hemennou Doue.

An Uheldadou, an Diouganerien, Ebestel ha diskibien

an Aotrou a zo testou ar wirionez-se, int-i hag a voe barret gant bennoz an Neñv dre m'o doa en em roet da zoujañs sakr Doue en o c'halon hag en o spered.

E-touez ar ouenn dilennet-se eo e tleomp lakaat unan eus ar beurwella gwazed o dije bevet e grez an Testamant Nevez, an hini a vez lidet e ouel da XVI[vet] deiz kala-mezeven: Sant Brendan, mab Fimlogha, eus goskor Ceir, mab Ferghusa.

Sant Brendan a zo bet evit eur maread tud eun ambrouger embreget mat er feiz hag en deoliez.

Bez' e voe anezañ
eun den eeun evel Abraham;
eur c'hanour hag eun diouganer evel David;
eun den fur evel Salomon;
eul lezennour evel Moizez;
eur jubennour awenet evel Sant Yerom;
eur prederour evel Sant Aoustin;
eun den gouiziek evel Origenes;
eur c'harour-ar-werc'hted evel Yann-ar-Muia-karet;
eun avieler evel Maze;
eur prezegour evel Sant Paol;
eur skeudenn a abostolerez evel Sant Per;
eur skouer a vuhez c'haro evel Sant Yann-Vadezour;
eun diskleriour ar Skrituriou evel Gregor a Roma;

eul loman poellek war zouar ha war vor evel Noe an Ozach'-meur; hag evel ma voe savet an arc'h gant mab Lamec'h war lein tonnou c'houezet al Liñvadenn-veur, evel-se e vezo savet gant Brendan ar re genouenn gantañ a-us da daniou ar Varnadeg, e doare na c'hallo en deiz braouac'hus-se, na flamm, nag elienenn, na mogedenn zoken steki outo.

En Iwerzon, e rouantelez Muma, dindan renerez Aengusa mab Mathfraeich, eo e welas Sant Brendan sklerijenn an deiz. Ganet e voe e Ciarragh-Luachra, e



rann-vro Alltraighe-Cuile. E dad a oa anezañ, n'eo ket hepken eun den-a-dra, hogen eun den uhelouenn; doueüs hag eeun, e veve a-gevret gant e wreg dindan renadur Erc, an eskob santel.

Kent ganedigez Vrendan, grataet e oa bet d'e vamm eur weledigez he doa diskouezet d'ezi hec'h askre leun a aour digemmesk ha he divronn skedusoc'h eget an erc'h. O veza kemeret kuzul digant an eskob diwarbenn se, respontet e voe d'ezi: « Ganet e vezo diwarnoc'h eur mab galloudek ha Spered Doue e varro gant e c'hras. »

Nepell diouz ti Fimlogha, e veve eun den pinvidik e ano Airde mab Fidach. Bec-Mac-De, unan eus brudeta diouganerien Iwerzon, a zeuas d'e weladenni, hag Airde ha goulenn outañ: « Pe zarvoud a dle c'hoarvezout el lec'h-mañ? »

Ha Bec-Mac-De ha respont:

Etre ho treuzou ha ribl ar mor, ganet e vezo fenoz ho kwir vestr. Kalz a briñsed e gehelo, hag heñ o blenio d'an Neñv.

An noz war-lerc'h, hag a voe testeniet end-eeun gant ganedigez Vrendan, tregont buoc'h da Airde a halas tregont ounner. Sevel a eure Airde da c'houlou-deiz ha mont da glask ti Fimlogha. E gaout a reas hep dale ha mont e-barz, hag, o taoulina e-tal ar bugel, e roas d'ezañ an tregont buoc'h gant o zregont leue.

An hevelep nozvez, an eskob Erc a welas eur sklerijenn skedus o veuzi rann-vro Alltraighe-Cuile, hag Aelez wenn-erc'h o peurredek an holl hentou anezi.

Da darz-an-deiz, mont a eure Erc da Giarragh-Luachra ha skuilha an dour-badezi war dal ar bugel. Neuze eur goumoulenn wenn a gelc'hias an iliz hag en em skignas zoken war ar Fenit a-bez. Evel ma edo

Brendan o paouez beza graet kristen, tri maout ruz a zilammas eus ar piñsin-badezi, road koant kaset d'an eskob gant an Neñv en eskemm eus ar c'hras sakrarouezel en doa lakaet da ziskenn war an nevez-c'hanet.

Raktal goude e vadeziant, roet e voe ar bugel d'eur vagerez. A-benn bloaz, an eskob Erc e gemeras hag e fizias e Santez Ita a dalvezas d'ezañ da vamm-vagerez e-pad pemp bloaz. Al leanez a zeuas d'ezi eur garantez vras meurbet ouz Brendan, rak gwelout a rae gras ar Spered Glan o venel warnañ. Lies gwech e tiskoueze ar bugel beza laouen kenañ.

Eun deiz al leanez a c'houlennas outañ:

— Mabig santel, petra a zo kiriek d'al levenez vrasse a bar ez mouez hag ez taoulagad?

— Ar gwel ac'hanout eo, hag hini ar gwerc'hezed niverek-se a zo heñvel ouzit hag a ra war va zro.

Aelez oa hag en em ziskoueze d'ezañ e stumm gwerc'hezed hervez m'eo bet kanet gant ar barz:

Aelez, d'ezo dremm werc'hezed yaouank,
A brederie war-dro Vrendan,
Ouz e rei an eil d'egile,
Hep ober d'ezañ an distera droug.

Kerkent ha ma voe boulc'het e c'houec'hvet bloavez gant Brendan, Erc e lamas diouz Santez Ita hag e viras e-pad pemp bloaz da ober d'ezañ deski ar salmou. Eun deiz ma oa ret kaout laez evit ar bugel, an eskob santel a lavaras: « Va mab, an Aotrou a c'hall her basta d'imp. » Raktal, eur vuoc'h ouez, he c'holen ganti, en em ziskouezas hag a c'houzañvas beza goroet; ha bemdez, e tistrôas eus Menez Luachra, he leue war he lerc'h, hag ez ae en-dro d'ar menez goude beza roet he laez.



Eun deiz ma 'z ae an eskob da brezek komz Doue, kemerout a eure e ziskibl gantañ en e garr. Ehana a rejont en eur geriadenn, hag e-pad ma en em roe ar veleien d'ar prezegerez, Brendan, chomet e-unanpenn, a bleustre eus e galoneka war zeski eur salm, daoust ne oa ket c'hoaz unnek vloaz. Eur plac'h yaouank-flamm en em ziskouezas a-daol trumm. Merc'h da rener ar c'horn-bro an hini oa. Dedennet gant dremm sklerijennus ar c'hloareg yaouank, e lammas war ar c'harr da c'hoari gantañ.

Brendan a c'harmas d'ezi:

— Tec'hit ac'han! Mez d'an hini ho kouzañv amañ! Hag o kregi er rañjennou, ken garo e skoas ganti ken e tec'has, o ouela hag o leñva, betek al lec'h ma rae he c'herent o annez.

Erc ne zaleas ket da zont en-dro hag e krozas dihabask d'e ziskibl dre m'en doa skoet gant ar plac'h yaouank digablus.

— Me a fell d'in ober pinijenn evit ar gwall-oberze, a eilgerias kerkent ar bugel, hag ho pedi a ran da verka ar c'hastiz a dlean da c'houzañv.

— It e-barz ar c'heo-ze, a c'hourc'hemennas an eskob. Ennañ e chomot an nozvez a-bez ha ne zeuot er-maez nemet pa zeuin d'ho kerc'hat.

Brendan a ziskennas e strad ar c'heo hag e stagas da gana meulganou ha salmou. Lavaret e vez e veze klevet mouez Kolomb-kill da vil kammed tro-war-dro pa veule Doue. An eskob, hag a veilhe nepell diouz ar c'heo, a verzas e c'hoarveze hevelep tra gant mouez e ziskibl.

**Mouez heson Brendan,**
E-kichen Fenit, e-barz ar c'heo,
Da vil kammed a bep tu
Ar vouez sklaer ha kaer a dregerne.

A-hed an noz, ar veleien a welas aelez o nijelli endro d'ar c'heo; ha bez' e oa anezo dalc'hmat o sevel d'an Neñv ha re all o tiskenn war an douar.

An eskob a gendalc'has gant e hent a-unan gant Brendan. Ha sed e teuas eur beajour yaouank da gevredi ganto. Siouaz d'ezo, e tegouezas ar bagad gant seiz den armet a oa abaoe hir-amzer enebourien d'an hini nevez-deut. Hemañ a grogas ennañ aon bras hag a c'harmas:

— An dud-se a welit am c'hlask d'am laza.

Bez' e oa eur maen-hir war ribl an hent.

— Kae eun tamm war-raok, a c'hourc'hemennas Brendan, tosta ouz ar maen bannet-se ha chom er skeud anezañ.

Hag an den yaouank ha senti.

Neuze, sevel a eure Brendan e zaouarn etrezek an Neñv ha pedi Doue da savetei ar reuzeudig dre hanterez ar maen-hir.

Tostaat a reas al lazerien ha dibenna ar beajour ha kas e benn ganto goude beza gouliatet ar c'horf. Hogen ar pez a gave d'ezo beza korf o laziad ne oa nemet eur roc'h dilusk, rak Brendan en dou graet eur maen eus eun den hag eun den eus eur maen.

An eskob a lavaras d'an drouklazerien:

— Grit pinijenn ha gouezit ez eo eun darn eus ar maen a gasit ganeoc'h ha nann penn hoc'h enebour, rak Doue n'en deus ket fellet d'ezañ e kouezje dindan hoc'h armou.



A-c'houdevez en em lakaat a rejont dindan renadur Ere ha plega d'eur binijenn hir.

P'en devoe Brendan desket levriou gwiriekaet an Testamant-koz hag an hini Nevez en e bez, sevel a reas c'hoant gantañ da vont da gaout eur mestr all, d'ezañ da studia war Reolennou Sent Iwerzon. Erc hen aotreas, o c'houzout ervat e teue d'ezañ eur seurt atiz a-berz Doue.

Ouz e zigouvia e lavaras d'ezañ:

— Distroït pa beurc'houezot ar Reolennou-se, hag e roin d'eoc'h an urziou santel.

Brendan a yeas da gemerout kuzul e vamm-vagerez Santez Ita a-zivout ar mestr ma felle da Zoue e c'houlennje skoazell digantañ.

— Mirit, emezi, a vont da c'houlenn ar c'helennadureziou-ze digant merc'hed pe digant gwerc'hezed rak aon na vefec'h eun abeg a wall-skouer. Kemerit penn ho hent. Gouzout a reot emaoc'h war an hent mat ma tegouezit gant Colman-Mac-Lenin, anezañ eur brezeliad hegarat hag uhelouenn.

Brendan a yeas en e raok ha ne zaleas ket da zegouezout gant Colman-Mac-Lenin, ar brezeliad.

— Grit pinijenn, eme ar paotr yaouank santel. Doue ho kalv; bezit evitañ hiviziken eur mab emroet-holl.

Evel-se eo en em zaskoras Colman-Mac-Lenin d'an Aotrou. Eun iliz a voe savet diwezatoc'h war an dachenn ma voe graet an distro-ze, da zerc'hel koun anezañ da viken.

Erruout a eure Brendan e bro-Gonnac'ht ha mont davet an eskob Iarlath, ez oa brudet-bras e santelez. Digant ar gwaz-Doue-ze eo e teskas Reolennou Sent Iwerzon.

Brendan a lavaras d'ezañ eun deiz:

— N'eo ket amañ e tasorc'hot.

— A vugel gwenvidik, kas a rit en aner kuzat ouzin ar galloudeziou en deus an Aotrou lakaet en hoc'h ene. O paouez beza va diskibl emaoc'h; diwar vremañ avat me eo a vezo ho hini. Degemerit mat va goulenn ha teurvezit rei d'in da anaout lec'h va dasorc'hidigez.

Ha Brendan hag eilgeria:

— Lakait da sevel eur c'harr evel ma tere ouz eun eskob da gaout; mont a raimp en hent hag eun darvoud a ziskouezo d'imp an dachenn ma c'hortozo ho korf pred ar Varnadeg-Veur.

Nebeut amzer goude-ze, Iarlath ha Brendan a zilec'hias war ar c'harr nevez-savet. Goude eur pennad hent berr, diouvrec'h ar c'harr a dorras a-greiz-holl. Degouezet edo ar veajourien en eul lec'h graet Tuaim-da-Ghualam anezañ. Ehana a rejont eta da arvesti outañ, rak eno eo e vije beziet an eskob Iarlath. An daou zen a welas neuze aelez oc'h en em ziskouez war an dorgenn a vije dibabet da vered. Hag an eskob ha Brendan ha staga da sevel eur barzoneg da vruda ar burzud-se:

Bered hael miret gant aelez skinus,
D'am daoulagad da splannder 'zo skedus;
Poaniou an ifern ne dizint ket
Ar re a ec'hoazo ez kreiz.

Eun arc'hael az pevennas gant kroaziou
Hag a sakras da leurenn c'hlazvezus;
N'eo ket annezlec'h an diaouled du
A vez diskouezet d'imp el lec'h-mañ.



Amañ ' savo eun iliz tudet gant kloer stank,
Amañ en em vodo senezadou bras,
Amañ paour ha den galloudek ' gavo eur minic'hi,
Amañ lec'h e vezo da vareadou tud.

Eürus an neb a zalc'h d'ar Groaz
War run an ivinenned glas bepred.
Hennez ne vezo ket barnet er Varnadeg
A vevo hag a ec'hoazo er c'hloz-mañ.

Echuet o c'hanenn ganto, an daou sant a gimiadas. Iarlath a chomas el lec'h merket d'ezañ gant an Neñv ha Brendan a gemeras e-unanik penn e hent etrezek kompezenn Ae. Eun ael a dizas hep dale ar paotr yaouank santel hag a lavaras d'ezañ: « Skriv ouz va selaou reolennou ar vuhez-lean. » Ha Brendan ha staga da skriva ar reolennou-iliz diwar selaou an ael, hag ar reolennou-ze a zo c'hoaz anezo.

Evel ma treuze Brendan kompezenn Ae, degouezout a eure gant tud a zouge unan maro hag a leñve forz.

— Lakait ho fiziañs e Doue, emezañ, hag an hini maro a zougit a zeuy en-dro d'ar vuhez.

Ar sant a stagas da bedi. Raktal an hini maro a savas a-ziwar ar c'hravaz m'edo gourvezet hag e gerent e gasas ganto o tridal diwar levenez.

War-lerc'h ar burzud-se, an dud a gelc'hias Brendan hag e ambrougas dirak roue ar gompezenn. Ar roue a ginnigas d'ezañ douar kement ha ma karje hag er rann-vro e vije da gantañ dibab; ar sant avat a ziarbennas ar c'hinnigou-ze, rak ne felle ket d'ezañ ober e annez el lec'h-se.

Kenderc'hel a eure Brendan gant e hent ha distrei e-kichen an eskob Erc, d'ezañ d'en em aoza da zegeme-

rout an urziou santel. Evel m'edo o paouez beza kaeraet gant an oleoadur belegel, peurveiza a reas ar gomz-mañ eus an Aviel: Neb en devezo dilezet evidoun e dad, e vamm hag e vro a zegemero kant kemend-all er bed-mañ hag ouspenn, gwenvidigez ar vuhez peurbadus. Karantez Doue a leunias e galon, eur marz! ha le a reas da zilezel pep tra da vont da guzat en eul lec'h distro ma n'en defe ken preder nemet gwazonia d'an Aotrou.

En em denna a eure eta en eun dachenn beurzigenvez; hogen diskibien e-leiz a zeuas hep dale d'e gaout di, ha kent pell bez' e voe d'ezañ eur strollad, ennañ war-dro tri mil manac'h, da ren war hent an Neñv.

(*Da genderc'hel*).

dastumet gant RONAN KERMENE

lakaet e brezoneg gant Y. GUILLOU.

# En eur Bed a Sonerez

Eun ijinenn nevez a zo deut, er bloaveziou tremenet, da gemma lec'hiadur mab-den e-keñver ar sonerez: ar sonskriverez, gwellaet en eun doare marzus dre an enskriverez tredanel.

Echu an amzer ma veze ar sonskriverez mat hepken da lakaat an dud da zañsal en tavarniou. Goude an davarn, aloubet he deus an ti, aloubet he deus ar skol. Buan he devo aloubet ar sal-finvskeudennerez hag ar c'hoariva. Goude beza feuket hon diskouarn ken pell, — soñjit er sulveziou hañv en hor c'hêriou, ha trowardroiou hor c'hêriou, ha sonskriverez an amezeien o youc'hal a-bouez he c'horzailhenn raouliet *Valencia* ha *Madelon*, — feala matez, pe gentoc'h, uhela kanadez ar sonerez eo deut da veza.

Gant an ijinenn nevez-se e c'heller seveni oberou kaer. Lakaat an dud vunut hag ar vugale da anavezout ha da garout sonerez pep pobl ha pep amzer. Ar re o deus gouzañvet en o yaouankiz eveldoun dre ziouer a sonerez mat, — o klevout menegi kant gwech sonatennou hemañ ha kensonennou henhont, — hep beza barrek d'o c'hlevout morse, a oar pegen talvoudek eo kaout ar sonatennou hag ar c'hensonennou-se en e

armel, d'o c'hoari pa garer, ha kel lies gwech ha ma karer. Emañ ar sonskriverez oc'h ober evit ar sonerez ar pez en deus graet ar moulerez evit al lennegez: skigna, mirout, lieskementi, displega gallusteriou diniver.

▼

Lavarout a ran hizio ar pez am eus soñjet e kuz e-pad meur a vloavez: truezus, — daoust ma kreder, — eo stad ar sonerez e Breiz. Fougeal a reomp. Ken alies eo bet touet d'imp hon eus eur sonerez-gwerin dispar, ha sonaozourien dispar, ma teuomp d'hen kredi, — evel end-eeun ma kred da dud 'zo c'hoaz he deus Breiz eul lennegez-werin ha skrivagnerien dispar. E gwirionez, n'eo ket hor sonerez-gwerin ken dreist ha ma lavarer. Hag evit hor sonaozourien, ne damallan netra d'ezo, peogwir n'hon eus sonaozour ebet. Eun nebeut Breiziz a sav peziou-sonerez a c'hiz vreizek evit bourc'hizien Bro-C'hall, a lakaont moula ha c'hoari e Bro-C'hall, — war zigarez *na c'heller ket* hen ober e Breiz (ma lavar-femp-ni kemend-all, pelec'h e vefe *Gwalarn?*). Ne labouront ket evidomp. Evel-se, gortozomp betek rei d'ezo an ano a sonaozourien vroadel.

▼

N'hor bo eur gwir sonerez broadel nemet pa vo eun nebeut tud en hon touez oc'h anavezout petra eo ar sonerez, gouest da varn ha da vlenia. Nag a wech, e goueliou ar *Bleun-Brug* pe e lec'h all, oun bet souezet, n'eo ket o klevout ar ganerien o vlejal, hogen o klevout ar selaouerien o lavarout e kavent brao blejadegou ar ganerien, — tud koulskoude hag o dije dleet anavezout petra eo kana. Ne ouzon ket hag ez eus re all eveldoun: bep gwech ma kroger, da ziwez eur vodadeg bennak,



gant kan ar *Vro Goz*, ruzia a ran o soñjal ez eus marteze eur C'hembread, pe eun Iwerzonad, pe eun Alaman, pe zoken eur Gall o selaou. Leziregez, diouiziegez, atao hon nammou broadel, war an dachenn-mañ evel war bep tachenn all.

▼

Ar sonskriverez, avat, a c'hell hor skoazella eun tammig. Keit ha ma ranked mont en eur gêr vras da glevout sonerez kaer, betek Paris da vihana (a-boan ma c'heller komz eus ar vuhez sonerezel en hor c'hêriou-ni), eun digarez bras hor boa: hep mistri ne zesker ket, hep uhelskouer ne c'heller ket keñveria. Hogen hizio, pa c'hellit ne vern e pelec'h klevout brasa lazouseni, brasa sonerien, brasa kanerien ar bed holl, bogos ken mat ha ma vefent dirazoc'h, n'hoc'h eus mui digarez ebet ma kavit brao ha graet mat ar pez a zo graet fall ha divalo. A-hend-all, ha diaes e vefe da renerien hol lazouhend-all, ha diaes e vefe da renerien hol lazoukana lakaat o c'hanerien da selaou pladennou mat, da glokaat o c'hentelioù? Ha diaes e vefe c'hoari war ar sonskriverez, dirak kolisted hon ilizou, an toniou santel evel ma tleont beza kanet ? Pa zesker d'hon tud toniou Kembre, Iwerzon pe Vro-Skos, ha diaes e vefe o c'hoari, enskrivet-brao evel m'int bet, darn anezo?

▼

Ouspenn c'hoaz. Eun deiz a rank dont pa vo ken aes da bep hini lakaat enskriva pladennou ha ma vez aes lakaat moula levriou, — ha ne vo ket ret evel hizio, a-raok kaout an dra-mañ-dra, gortoz plijadur eur Gevredigez pe eun Trust bras ben-

nak. En deiz-se e c'hellimp embann sonerez breizek evel ma embannomp lennegez vreizek, da lavarout eo, sonerez savet pe c'hoariet evidomp, hag en hor yez (darempredou striz a zo etre sonerez eur vro hag he yez). Ha ne vo ket evel bremañ sonerez dibad da veza adkrouet bepred, hag o vervel gant mouez ar c'haner. Hogen sonerez da veza miret, e-giz al levriou, evit kantvedou da zont.

Ar c'hoant da skriva ar pennad-mañ a zo deut d'in n'eus ket pell, o welout daou Leonad hag eul Leonadez en o gwiskamantou broadel, o tont da brena pladennou-sonskriverez. Ne ouient ket mat-mat ar galleg. Hogen fellout a rae d'ezo « traou da c'hoarzin », kanaouennou music-hall, « gant ma vo sklaer ar c'homzou ». Hor Gwir Vreiziz a c'hiz koz o dije raktal prezegennet a-enep ar sonskriverez, ha gouestlet eur son marteze d'ar walenn nevez-se, dismantrerez an henvoaziou. Evidoun-me, n'oun ket nec'het. Rak atao pa 'z eus diskar ez eus tu da adsevel. Ouspenn eget tu : plijadur.

ROPARZ HEMON.

# Ar Simbol

Arnodennou kenta ar Simbol a vo graet e Brest d'ar yaou 25 a viz-gouere: ar gevrenn dre skrid da 10 e. 30, ar gevrenn dre c'henou goude kreisteiz. Da heul an arnodenn, en abardaez, e vo graet eur vodadeg vihan ha divoutin da verka krouidigez an Urz nevez.

An holl dud o deus c'hoant da dremen an arnodenn a zo pedet da gas o lizer-emroll ar c'henta ar gwella (hervez ar skouer roet war levrig ar Simbol, p. 11). Ar re na c'hellfent ket dont d'an deiz merket a zo pedet da lavarout d'imp peur e c'hellfent tremen an arnodenn, hag e pelec'h.

Hervez a vo skrivet d'imp e c'hellimp aoza devezioù-arnodenn all e-pad an hañv, pe zoken kemma deiziad hon devez-arnodenn kenta.

# Hon Enkłask diwar-benn Stad ar Brezoneg

N'hon eus ket gallet kenderc'hel da embann hon Enkłask an niverenn-mañ, o veza ma c'hortozomp c'hoaz respontou. Kaer hon eus bet goulenn, skriva hag adskriva, pedi hag aspedi, pellgomz a-zehou hag a-gleiz, bez' e chom c'hoaz parreziou na ouzomp netra diwar o fenn.

Setu amañ ar roll anezo. Holl ez int en eskopti Kemper:

a) Kerlouan, Plouneour-Trez, S. Neven, Tregaranteg.
b) An Drgneg, Kerniliz, Kerzant-Plabenneg, Lanarvili, Lopre.
k) Plougouloum.
d) Ar C'hlostr-Pleiben, Lennon, Lokeored.
e) Konk-Kerne, Lanrig, Tregon.
f) Goulien.
g) Enez Tudi.



h) Elien, Tourc'h.
i) Bai, Mellag, Tremeuen.
j) S. Turian.

24 parrez hepken. Hag echuet e vo ar brasa enklask betek-hen graet e Breiz a-zivout hor yez vroadel. Ma c'hell unan pe unan eus hol lennerien gouzout eun dra bennak diwar-benn hini pe hini eus ar parreziou-se, d'ezañ d'hen ober buan, ha mil bennoz Doue d'ezañ en a-raok.

# Diwar-benn "Kornog"

Diwar ar 1-a viz gouere, ne vo mui embannet ha meret *Kornog* gant *Gwalarn*.

A galon laouen en dije kendalc'het *Gwalarn* da harpa emzao hon arzourien yaouank, dre o skoazella da embann o c'helaouenn. Rediet eo bet, avat, da baouez, diwar abegou materiel a bouez. Da c'hellout embann niverennou *Kornog* o deus ranket rener *Gwalarn*, An Ao. Roparz Hemon, ha merour *Gwalarn*, an Ao. Y. Drezen, rei arc'hant e-deiz diouz o godell. Peogwir e rankont er bloaz-mañ rei kalz milluriou da harpa *Gwalarn*, ne c'hellont ket kenderc'hel da bourveza *Kornog* a arc'hant.

Eur strollad a bledo, — er-maez eus *Gwalarn*, — gant pevare niverenn *Kornog*. Kaset e tle beza an niverenn-se d'an holl goumananterien.

Ar re koulskoude, e-touez koumananterien *Kornog*, a c'hoantafe kaout en-dro an arc'hant a chom dleet d'ezo, pe rag-eeun dre lizer-arc'hant, pe e stumm levriou kemennet e ti *Gwalarn*, a zo pedet da skriva d'ar merour, Boest-Post 75, Brest.

Evit kement a sell ouz mererez *Kornog*, skriva hiviziken d'an Ao. James Bouillé, Tisavour, Kerliiz, Perroz-Gwireg.

# Brezoneg ar Vugale

## I. — LEVRIOU DA REI

Degas a reomp da soñj d'ar veleien, d'ar vistri-skol, h. a., e c'hellomp kas d'ezo, evit netra, levriou da rei d'ar vugale:

*Prinsezig an Dour*
*Prinsezig en Deur* (evit Bro-Wened)
*Per ar C'honikl*
*Plac'hig Vihan ar Mor*
*Levr al Loened*

## II. — PROFOU

| | |
|---|---|
| Abeozen | 15 lur |
| An Ao. Debauvais | 10 |
| An Ao. Ab. Derrien | 20 |
| An Ao. Chérel | 11 |
| An Ao. J. Moan | 10 |
| An Ab. Clisson | 20 |
| An Ao. L. Andouard | 100 |
| An Ao. Monot | 10 |
| An Ao. Hena | 20 |
| An Ao. Y. Le Goff | 10 |

| | |
|---|---|
| An Ao. A. Michel | 5 |
| An Ao. J. Morvan | 10 |
| An Dim. Gourlaouen | 18 |
| An Ao. E. des Déserts | 12 |
| An Ao. Ab. Bleunven | 5 |
| An Dim. Chevillotte | 50 |
| An Ao. Ab du Chauchix | 25 |
| An Ao. Leo Perutz | 100 |
| An Ao. Bricler | 100 |
| An Ao. O. Mordrel | 100 |
| An Ao. Dr. Cornic, evit e vabig Ronan | 100 |
| An Ao. Dr. Le Goff | 88 |
| An Ao. Even | 400 |
| O. D. Mac Cartha Uiteas | 36 |
| An Ao. Keravel | 10 |
| An Ao. de Lesquen | 27 |
| en holl | 1.312 lur |

III. — LEVRIOU ROET

*a) Leon*

| | |
|---|---|
| Molenez | 20 luriad |
| Plourin-Witalmeze | 50 |
| Gwiler | 58 |
| Brelez | 64 |

*b) Treger*

| | |
|---|---|
| Pleuveur-Bodou | 60 |
| Tremel | 23 |
| Lanvilin | 71 |
| Langoad | 23 |
| Plouvouskan | 117 |



*k) Kerne*

| | |
|---|---|
| *Brieg* | 81 |

*d) Gwened*

| | |
|---|---|
| Pleheneg | 275 |
| Rianteg | 50 |
| Gwern | 25 |

*f) Estrenoro*

| | |
|---|---|
| Gonnes | 53 |
| en holl | 970 luriad |

D'ar c'hentañ a viz mezeven 1929 e chome eta, e kef *Brezoneg ar Vugale:*

| | |
|---|---|
| Profou koz | 1.108 lur |
| Profou nevez | 1.312 |
| Levriou roet | — 970 |
| en holl | 1.450 lur |

Da lavarout eo, 1.450 luriad levriou da rei

IV. — GALVADENN

Goulennet hor boa 8.000 lur da embann levr nevez G. Th. Rotman, ha 2.000 lur da embann *Levr al Loened*. A-boan m'hon eus bet 1.000 lur war an 10.000 lur a c'houlennemp. Embannet hon eus *Levr al Loened* koulskoude, o rei arc'hant diouz hor godell-ni, evel boaz. Daoust pegen kalet eo ar stourm, daoust pegen lezirek ha piz kalz Breiziz, kenderc'het a raimp gant fiziañs hag hep digalonekaat.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Ar pez a ra ar brasa droug d'an oberou breizek eo an dra-mañ: n'int ket anavezet a-walc'h. Bez' ez eus tud hag a labour evit ar brezoneg, hag e choum kouls-koude eun darn vras eus ar « Vrezoned vat » dizeblant outo. N'eus ket pell e venegemp amañ e *Gwalarn* al levr kaer embannet en Oriant, *Sant Fransez a Asiz*. Karout a rafemp gouzout pet eus hol lennerien o deus prenet al levr-se. N'eo nemet unan eus ar skridou embannet gant Urz Sant Fransez. « *Ni amañ, misionerien,* » a skriv d'imp unan eus an Tadou, « *a glask ivez ober eus hor gwella war pez a sell hor yez. Pedi a reomp an dud da zerc'hel mat d'ar brezoneg, da lenn o-unan ha da zeski lenn ar brezoneg d'o bugale. Strewet hon eus abaoe daou vloaz war-dro 7.000 Vaze Talbot ha kant ha kant Buhez ar Sent, Aviel, levriou oferenn ha kantikou diniver.* »

■

Pez-c'hoari Roparz Hemon, *Lina*, a zo bet c'hoariet e Paris, d'an 9 a vezeven, gant c'hoarierien an Ao. Régnier.

# Levriou Nevez

Meven Mordiern. ISTOR AR BED. *Levrenn genta.* Levraoueg *Gwalarn;* 14 lur.

« Istor ar Bed e brezoneg? Ret eo beza eur gwall-huñvreer evit maga eun hevelep dezo! » Setu a voe klevet lavarout n'eus ket pell. Kouls-koude pa lennan ar c'helaouennou o deus a-benn bremañ lavaret eur ger bennak a-zivout levrenn genta oberenn Meven Mordiern, ne welan ket e vefe kalz o sevel a-du gant an hini a hejas e ziouskoaz.

Kemm a rank beza deut er speredou abaoe an amzer ma rae an *Notennou*, ha zoken ar Sketla, da vrezonegerien wirion kila rak ar boan-benn. Gounit tachenn a ra bemdez ar yez lennek hag ar yez ouiziek a ya d'he heul. Kement hini a gav d'ezañ ez eo barrek ar brezoneg estreget da zisplega marvailhou gwrac'h koz, daoust pegen saourek e vent — hag arabat d'eoc'h kredi e rafen fae warno — a zegemero gant lorc'h levrenn genta Istor ar Bed hag a c'hortozo gant mall ma teuio an eil er-maez. Peadra a zo amañ e gwirionez da lakaat lorc'h er vrezonegerien. Hiviziken e c'hellomp lavarout, gwelloc'h c'hoaz

eget betek hen, ne deo ket ar brezoneg nemetken eun diduell, hogen eur benveg a gelennadurez. Evidoun-me, stad a zo bet ennoun o tegas da veza spis adarre em spered e brezoneg nouspet tra desket gwechall *e galleg* er skolaj, ma tevae warno lusenn an ankounac'h.

Spi am eus ne vezo ket lennerien *Istor ar Bed* ken rouez ha ma kred d'an oberour. Ne gav ket d'in da vihana en dije talvezet da galz a dra lakaat eur geriadurig e dibenn al levr. An neb n'intento ket *belegel* ha *lieswregiez* ne welo ket sklaeroc'h e geriou evel *hiératique* ha *polygamie*. Hag ouspenn-se doanius eo staga dalc'hmat geriou gallek ouz geriou brezonek evit beza komprenet gant brezonegerien. Eun tammig muioc'h a boan a zo da gemer evel-hen. Petra avat eo ar boan-se e-keñver hini an oberour a skrivas evidomp e brezoneg, daoust ma 'z eo a ouenn eur Breizad aet d'ober e annez da Vro-C'hall, e-kreiz an 18-vet kantved, daoust ma 'z eo bet savet e galleg ha m'en deus bevet, koulz lavaret dalc'hmat, e-touez gallegerien?

Tonket eo eur gred evel hini Meven Mordiern da zihuna ar re gousket pe e rank ar gouskerien-se beza toc'hor e gwirionez ha dare kof ha kein evit ar galleg. ABEOZEN.

LEVR AL LOENED, gant Marc'harid Gourlaouen, skeudennaouet gant Jakez Riou, embannet gant *Gwalarn*. — Priz dre ar post: 1 lur 75.

Al levrig-mañ eo al labour kenta graet da rei da vugale Vreiz eun tammig deskadurez. Ar pennadou, evel ar skeudennou, a zo sklaer hag a blijo d'ar re yaouank. R. H.



LITANIOU AR WERC'HEZ, gant an Aotrou Calvez, moulerez straed ar C'hastell, 4, Brest. — Priz: 5 lur.

Yezistorourien an amzer-da-zont a lakaio kichen-ha-kichen *Istor ar Bed* Meven Mordiern hag an euzadenn-mañ, *Litaniou ar Werc'hez*, daou levr deut er-maez eus an hevelep ti-moulerez d'an hevelep mare, hag a vefe lavaret ez eus hanter-kant vloaz etrezo, dre ar yez kenkoulz ha dre an doare-moula.

R. H.

E. Ernault. (BREZONEG JILI GERANPUIL) *Le Breton de Gilles de Keranpuil*, Revue Celtique. Vol. 45. N° 2-3.

Katekiz hag Heuriou Jili Geranpuil, moulet war dro 1568, a zo eur skrid krennvrezonek all a vezo bet embannet gant an Ao. Ernault. Talvoudus e vo, evel ar re all, evit istor ar yez, dreist-holl dre notennou an embanner. Eno emañ gwir dalvoudegez ar skrid, rak aner eo klask, e brezoneg Jili Geranpuil, an distera danvez lennegel. Brein eo geriadur ha, zoken alies, kevreadur e gatekiz. Pell zo, evel a weler, ez eus tud o trailha ar brezoneg, pell zo avat e rank beza ivez lod all ouz e zerc'hel beo-buhezek ha glan; penaos meiza, panevet se, e ve tro, hizio an deiz, da skriva brezoneg dereat, m'o dije an holl, abaoe ar c'houezekvet kantved, komzet evel ma skriv hemañ!

« *En faeczon an try-man nen dint nemet unan, nemet un guir doue eternel, infinit, incomprehensibl, pe a heny, pe dre heny, pe da heny en pep tra.* » (p. 228).

Eur frazenn evel hounnez hag a zo a-douez ar re wella a ziskouez gwell eget n'eus forz pe ziskleriadur pe vad a zo da denna diouz seurt skridou: puilh e tachenn an araogennou hag ar stagellou; ahendall, avat, eur berlezenn a vare da vare en eur bern teil gallek ha latin ha netra ken.

ABEOZEN.

" Gwalarn " a embann :

# ar skol vrezonek

Kaierou diouyezek evit studi
ar brezoneg

Embannet :

1. GERIADUR BERR AR BREZONEG
2. DISTAGADUR AR BREZONEG

Da veza embannet :

3. REIZSKRIVADUR AR BREZONEG
4. KENTSKRID DA STUDI AR BREZONEG KOMZET
5. LEVR-DOURN AR BREZONEG KOMZET

Pep levr : eur skoed
Rakprena a c'heller ar 5 kaier
evit 12 lur
(da veza paeet en a-raok)

R O P A R Z   H E M O N

Geriadurig-Dourn Brezonek-Gallek

▼

## PETIT DICTIONNAIRE PRATIQUE BRETON-FRANÇAIS

Priz : 22 lur (dre ar post)

## GORSEDD DIGOR

Pez-C'hoari fentus
gant J. RIOU

Priz : 8 lur 5o (dre ar post)

Lennit !

# Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
embannet diou wech ar miz
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz : 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes).

# La Patrie Bretonne

embannet diou wech ar miz
e galleg
koumanant-bloaz : 10 lur
renerez ha mererez : Cité d'Antin, Brest.

# Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

# Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C.C. 44-40 Roazon.

# Breiz

15, rue des Capucins, Gwengamp
sizuniek : 12 l. ar bloaz ;
C. C. 13-851 Roazon.

# RAKPRENIT HOL LEVRIOU

Evit kaout an holl levriou embannet gant Gwalarn, hep kaout ar boan d'o goulenn bep gwech, lakait hoc'h ano war roll hor RAKPRENERIEN.

Setu amañ ar reolenn nevez a-zivout ar rakpren:

1/ Da veza lakaet war roll rakprenerien levriou Gwalarn, e ranker kas hanter-kant lur, a vo implijet da baea al levriou.

2/ Pa vo diviet an hanter-kant lur kaset, eur baperenn a vo kaset d'ar rakprener, gant e gont, ouz e bedi, ma kar, da rakpren adarre.



## Sonjit ervat :

Ne raio Gwalarn netra hep arc'hant.

Gant arc'hant e c'hello savetei ar brezoneg hag adsevel buhez speredel Breiz.

## Levraoueg Gwalarn




Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest. Ar Merour: Y. DREZEN.


# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO


DUA JARO NUMERO 2

DUA JARO SOMERO 1929




ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# Kio estas "Nord-Okcidento" ?

**NORD-OKCIDENTO** estas unua provo al interkelta revuo, spirite internacioema.

Ni opinias, ke oni faris grandan eraron dum la rilatoj inter la Keltoj, uzante la anglan aŭ la francan lingvojn kiel helplingvoj. Tiel la Irlandanoj, la Skotoj, la Kimroj kaj la Bretonoj ŝajnis kiel Angloj aŭ Francoj unuj al la aliaj.

Ĉar estas evidente, ke neniu kelta lingvo povas esti elektita kiel helplingvo, ni decidis elekti esperanton.

Horkvarono kaj iom da komplezemo sufiĉos al vi por kompreni esperanton tiel bone, kiel iun ajn fremdan lingvon, kiun vi lernis, — kaj eĉ eble pli bone.

Ni bone scias, ke en Irlando kaj en Britujo, — kaj ankaŭ en Bretonujo, kvankam je pli malalta grado, — esperanto estas konsiderata de multaj homoj kiel malseriozaĵo. Tamen ni sentime uzos ĝin, ĉar ni scias, ke ni estas pravaj.

Ni klopodos fari la enhavon de **NORD-OKCIDENTO** tiom interesan kaj informplenan kiom eble, koncerne la vivon de la keltaj popoloj. Bonvena estos memkompreneble ĉiu helpo, kiun ni ricevos de vi, kiel propagando aŭ kunlaborado.

# Cad is "Nord-Okcidento" ann ?

'Sé **NORD-OKCIDENTO** an chéad iarracht do deineadh riamh ar iris idir-cheilteach idir-nàisiùnta do chuir ar bun.

'Sé àr dtuairim làidir gur deineadh dearmad mòr go dtí seo agus ùsàid do bhaint as Béarla agus Fraincis mar teangacha-cheangail idir Eireannaigh, Albanaigh, Breathnaigh agus Bréasaigh, agus gur chuir san cuma sassanach nó franncach ortha i làthair a chéile.

O's soiléir nà beadh aon teanga ceilteach oiriùnach mar teanga-cheangail, tà socair againn an tEsperanto do chuir in ùsàid.

Ní gà ach staidéir ceathrù uaire a' chloig, agus beagàinín dea'-thola, chun bheith i ndan an tEsperanto do thuiscint chô maith, agus níos fearr b'féidir nà aon teanga iosachta do deineadh staidéir uirthi riamh.

Is eol dùinn nà fuil san Esperanto ach cùis gàire d'réir tuairim formhóir na ndaoine in Eirinn, sa Bhreatain-Mhóir, agus san Armòric freisin suas go roinnt àirithe. Ach mar sin féin tà beartaithe againn an gnó do dhéanamh tríd agus éireoidh linn.

Deinfimíd àr ndicheall le **NORD-OKCIDENTO** do dhéanamh chô suimiùil agus chô làn d'eolas ar saol na bpobal gceilteach agus is féidir é. Ní gà a' rà go mbeimís ana-bhaoch d'éinne a bheadh toilteanach le có-oibriù linn, nó propaganda do dhéanamh ar àr son.

# Beth yw "Nord-Okcidento" ?

**NORD-OKCIDENTO** yw y cais cyntaf at gyhoeddi cylchgrawn o safon uchel yn feddyliol ac o ysbryd rhwngwladwriaethol.

Credwn y coleddir syniadau anghywir ynglyn a pherthynas y Celtiaid a'i gilydd, defnyddiant y Saesneg a'r Ffrangeg fel cyfrwng i fynegi eu syniadau. Oherwydd hyn ymddengys y Gwyddelod, yr Albanwyr, y Cymry a'r Llydawyr i'w gilydd fel pe baent naill ai yn Saeson ai yn Ffrancod.

Gan yr ymddengys na ddewisir yr un o'r ieithoedd Celtaidd fel iaith gyfryngol, penderfynwyd dewis Esperanto.

O'i hefrydu am ryw chwarter awr ac mewn munudau hamdden, gellir deall Esperanto cystal ag unrhyw iaith estronol arall, os nad yn well.

Gwyddom yn dda yr ystyrrir Esperanto gan rai yn Iwerddon a Phrydain, — ac i raddau llai yn Llydaw, — fel rhywbeth digrif, ond er hynny defnyddiwn hi yn ddibetrus, gan gredu ein bod yn iawn.

Ymdrechwn wneuthur **NORD-OKCIDENTO**, fydd yn ymdrin a bywyd y Celtiaid, mor ddiddorol a choeth ag sydd bosibl. Croesawir pob cynorthwy fel lledaenwyr neu gydweithwyr.

# Petra eo "Nord-Okcidento" ?

**NORD-OKCIDENTO** eo an arnod kenta graet da sevel eur gelaouenn etrekeltiek a spered etrevroadel.

Kredi a reomp ez eo bet graet eur fazi bras en darempredou etrekeltiek: ober gant ar saozneg pe ar galleg da adyezou. Evel-se eo deut Iwerzoniz, Skosiz, Kembreiz ha Breiziz da dremen da Saozon pe C'hallaoued an eil re dirak ar re all.

O veza m'eo anat na c'heller ket dibab eur yez keltiek da adyez, divizet hon eus an esperanteg.

A-benn eur c'hard eur ha gant eun tammig youlvat e c'hellit meiza an esperanteg konkouiz ha ne vern pe yez estren all hoc'h eus desket, — ma n'eo ket gwelloc'h.

Gouzout a reomp e vez sellet an esperanteg gant kalz tud en Iwerzon hag e Breiz-Veur, — hag ivez, nebeutoc'h avat, e Breiz-Vihan, — evel eun dra dleskiant. Ober a raimp dizaon gantañ evelato, peogwir e ouzomp emañ ar wirionez ganimp.

Klask a raimp lakaat war **NORD-OKCIDENTO** traou ken dudius ha pouezus ha ma c'hellimp, a-zivout buhez ar pobiou keltiek. Aes hen meiza, deut mat e vo pep skoazell, e-giz skignerez pe genlabour.

# porinfana literaturo en bretona lingvo

Ĉar la bretona lingvo estas forpelita, kun nur malmultaj esceptoj, el la skoloj, estas necese prizorgi la klerigadon de la infanoj per ilia ĝepatra lingvo ekster la skoloj. Tial fondiĝis en julio 1928 organizo, starigita de la revuo *Gwalarn*, kaj nomita *Brezoneg ar Vugale* (Bretonlingvo por Infanoj).

La celo de tiu organizo estas:

*Spite la manko de regula instruado en la skoloj, agi tiamaniere, ke ĉiu bretonlingve parolanta infano kapablu legi sian lingvon kaj kleriĝi per ĝi.*

Por realigi tion:

1. *Krei porinfanan ilustritan literaturon en bretona lingvo.*

Oni bone scias, ke en ĉiuj landoj la infanoj legas plej volonte ilustritajn librojn; — krome, ke ilustraĵoj povas parte anstataŭigi instruiston.

2. *Abunde disvastigi tiun literaturon.*

Estas klare, ke ne utilas eldoni librojn, se oni ne legas ilin.

•

Simplege funkciadas la organizo.

La monoferoj ricevitaj de *Gwalarn* ebligas publikigon de libroj. Laŭ peto de pastroj, instruistoj, aŭ aliaj personoj, kiuj deziras disdoni librojn inter la infanoj., libroj estas sendataj senpage.

•



La ĉi-suba tabelo montras, kiel progresis la afero de julio 1928 ĝis aprilo 1929 (la nombroj indikas la valoron de la disdonitaj libroj je francaj frankoj):

| | | |
|---|---|---|
| julio | 1928 | 75 |
| aŭgusto | — | |
| septembro | — | 105 |
| oktobro | — | 150 |
| novembro | — | 230 |
| decembro | — | 238 |
| januaro | 1929 | 694 |
| februaro | — | 10 |
| marto | — | 422 |
| aprilo | — | 495 |

•

Aliflanke, jen la tabelo de la ricevitaj monoferoj (la nombroj indikas la valoron je francaj frankoj):

| | | |
|---|---|---|
| julio | 1928 | 690 |
| aŭgusto | — | 215 |
| septembro | — | 99 |
| oktobro | — | 1.088 |
| novembro | — | 80 |
| decembro | — | 80 |
| januaro | 1929 | 205 |
| februaro | — | 150 |
| marto | — | 76 |
| aprilo | — | 145 |

•

Kvar libroj estas ĝis nun eldonitaj, kaj kvina baldaŭ sekvos.

# pri la kimra teatro

En la bretona gazeto *Breiz Atao* aperas regule interesegaj franclingvaj kronikoj pri Kimrujo, verkitaj de S-ro J. D. Jones.

En la numero de la 21-a de aprilo, li parolas pri la kimra teatro. Ĝis la dudeka jarcento, li diras, Kimrujo konis nur la anglan teatron. Estas eble, ke en Mezepoko, oni ludis misterteatrajojn de katolika inspiro, kiel en Bretonujo kaj en Kornubio. Sed el ili, se ili ekzistis, restas nenio. La puritanismo kaj poste la metodismo malebligis ĉiun teatran disvolviĝon. Tamen, je la fino de 18-a jarcento, naskiĝis speciala formo de teatraĵoj, nomitaj *anterliwt* (elparolu *anterljut*, el la angla *interlude*). Mortis la *anterliwt* kun sia ĉefa provizumanto, Twm o'r Nant (1739-1810).

La literatura renoviĝo en la dudeka jarcento vekis la kimran teatron. La unua prezentado de kimralingva teatraĵo sur deca scenejo okazis en 1913, en la Caerdydd-a Reĝa Teatro. Tiu teatraĵo estas « *Beddau'r Proffwydi* » (La Tomboj de l' Profetoj), de W. G. Gruffydd. Ĝi estas akra kritiko de la religia vivo en Kimrujo. Ĝin sekvis alia teatraĵo, « *Ephraim Harris* », de D. T. Davies, kiu estas majstroverko de la kimra teatro. Ephraim Harris estas tipo de religia fanatikulo, kiu akceptas ĉiun malfeliĉaĵon kiel justa puno pro kulpo farita dum lia junaĝo, kaj ankaŭ volas infekti sian filinon per sia malespero. La teatraĵo malsukcesis: eble la kimra publiko ne kapablas ŝati tiajn seriozajn verkojn kaj preferas farsojn.

La teatra movado de tiam progresis. Hodiaŭ ekzistas pli ol ducent trupoj, kaj preskaŭ ĉiu vilaĝo havas lokon por teatraj prezentadoj. Ibsen, Molière, James Barrie, Lennox Robinson, k. t. p. estas tradukitaj kimralingve. Kaj inter la originalaj verkoj ĉirkaŭ dudek estas ludeblaj.



# pri geografiaj nomoj

Oni kutimas en la mondo uzi pri niaj keltaj landoj, ne la keltan, sed la anglan (aŭ francan) geografian terminaron. Ni publikigas ĉi-sube tabelon de la ĉefaj nomoj de urboj, montoj, insuloj, k. t. p. de Kimrujo kaj Bretonujo. Maldekstre, la anglan (aŭ francan) terminon; meze la kimran (aŭ bretonan) terminon; kaj dekstre, proksimuman elparolmanieron laŭ esperanta ortografio.

1. *Kimrujo*

| | | |
|---|---|---|
| Anglesey | Môn | Mon |
| Brecon | Aberhonddu | Aberhonzi |
| Cardiff | Caerdydd | Kairdiz |
| Cardigan | Aberteifi | Aberteivi |
| Carmarthen | Caerfyrddin | Kairvorzin |
| Carnarvon | Caernarfon | Kairnarvon |
| Dee | Dyfrdwy | Dovrdŭi |
| Denbigh | Dinbych | Dinbiĥ |
| Flint | Fflint | Flint |
| Glamorgan | Morgannwg | Morganug |
| Holyhead | Caergybi | Kairgobi |
| Merionethshire | Meirionydd | Meirjoniz |
| Montmouth | Mynwy | Monŭi |
| Montgomery | Trefaldwyn | Trevaldŭin |
| Newport (Pemb.) | Trefdraeth | Trevdrajt |
| Pembroke | Penfro | Penvro |

| | | |
|---|---|---|
| **Radnor** | Maesyfed | Maisoved |
| **Snowdon** | Yr Wyddfa | Or Wizva |
| **Swansea** | Abertawe | Abertaŭe |
| **Wrexham** | Gwrecsam | Gureksam |

2. *Bretonujo*

| | | |
|---|---|---|
| **Arrez** | Arre | Are |
| **Audierne** | Gwaien | Gŭajen |
| **Aulne** | Aon | Aon |
| **Auray** | Alre | Alre |
| **Belle-Ile** | Ar Gerveur | Ar Gervor |
| **Brest** | Brest | Brest |
| **Carhaix** | Keraez | Keraes |
| **Châteaulin** | Kastellin | Kastelin |
| **Concarneau** | Konk-Kerne | Konkerne |
| **Dinard** | Dinarz | Dinars |
| **Douarnenez** | Douarnenez | Duarnenes |
| **Guingamp** | Gwengamp | Gŭengamp |
| **Hennebont** | Henbont | Enbont |
| **Landerneau** | Landerne | Landerne |
| **Lannion** | Lanuon | Lanion |
| **Lorient** | An Oriant | An Oriant |
| **Morlaix** | Montroulez | Montrules |
| **Nantes** | Naoned | Naŭnet |
| **Ouessant** | Eusa | Osa |
| **Pontivy** | Poñdi | Pondi |
| **Pont-l'Abbé** | Pont 'n-Abad | Pon-n-Abat |
| **Quiberon** | Kiberen | Kiberen |
| **Quimper** | Kemper | Kemper |
| **Quimperlé** | Kemperle | Kemperle |
| **Rennes** | Roazon | Rŭazon |
| **Roscoff** | Rosgo | Rosgo |
| **Saint-Brieuc** | Sant-Brieg | San-Briek |



| | | |
|---|---|---|
| Ste-Anne-d'Auray | Keranna | Kerana |
| Saint-Malo | Sant-Malo | San-Malo |
| St-Mathieu (Pointe) | Beg Sant-Vaze | Bek-San-Vaze |
| St-Pol-de-Léon | Kastell-Paol | Kastel-Paol |
| Raz (Pointe du) | Beg ar Raz | Beg ar Ras |
| Sein | Sun | Sin |
| Vannes | Gwened | Gŭenet |
| Vilaine | Gwilen | Gŭilen |
| Vitré | Gwitreg | Gŭitrek |

# profesoro john morris-jones

La 16-an de aprilo 1929 mortis Profesoro John Morris-Jones.

La naskiĝis en Trefor, Llandrygarn, en insulo Môn, la 17-an de oktobro 1864. Instruisto estis lia patro. En 1876, oni sendis la infanon al lernejo en Bangor. En 1879 lia patro mortis, kaj dum ioma tempo la knabo restadis hejme por helpi sian patrinon. Tiam li pasigis la tempon legante la verkojn de la kimraj poetoj. Poste oni denove sendis lin al lernejo. En oktobro 1883, gajninte stipendion je matematiko en Jesus College, Oxford, li iris tien.

Ne ŝajnas, ke li multe ŝatis matematikon, kaj eble li studis ĝin iom kontraŭvole. En majo 1886, li fondis kun ses amikoj la Societon Dafydd ap Gwilym. Kaj kun la kunlaborado de John Rhys, ili komencis ordigi la ortografion de la kimra lingvo.

En 1887 li ricevis jaran stipendion por studi kimran kaj irlandan lingvojn sub gvidado de John Rhys.

En januaro 1889 li estis elektita kiel docento je kimra lingvo en Bangor. Ne ekzistis tiam sendependa

Kimra Universitato, kaj la kimra lingvo ne estis akceptita en iu ekzameno. Tial nur malmultaj studentoj estis sufiĉe riĉaj aŭ disponis pri sufiĉe da tempo por ĉeesti la kursojn. Tio ŝanĝiĝis en 1895, kaj la nombro de studentoj baldaŭ pligrandiĝis, kiam la kimra lingvo fariĝis unu el la ĉefaj temoj en la ekzamenoj. De tiam la lingvo puriĝis, kaj bonstilaj verkoj aperis kiel antaŭ ducent jaroj.

Kiel lingvosciencisto, lia verkaro konsistas el du raportoj pri kimra ortografio (1893, 1928), el lia eldono de « *Y Bardd Cwsc* » (1898), el lia akra recenzo de la *Kimra Versfarado* de Profesoro Loth, en « *Zeitschrift für Celtische Philologie* », el verko pri Tudur Aled, kaj precipe el lia anglalingva *Gramatiko de la Kimra Lingvo* (nur la unua parto aperis).

Li estas ankaŭ fama kiel poeto, ĉefe per sia poemo « *Cymru Fu, Cymru Fydd* » (Kimrujo estis, Kimrujo estos), sia *Psalmo al Mamono*, kaj sia traduko de Omar Ĥajam.

Li estis entombigita en la preĝejo de Llanfair, sabaton 21-an de Aprilo.

# germana opinio

**En la lasta numero de « *Zeitschrift für celtische Philologie* », skribas la germana lingvosciencisto, D-ro Julius Pokorny, profesoro ĉe la Berlina Universitato:**

« La literatura vivo de kelta Bretonujo, kiu dum la unua kvarono de la 20-a jarcento ŝajnis enprofundiĝita en senespera malaktiveco, disvolvis antaŭ nelonge tendancojn al esperplena estonto. Dum Marto 1925 fondiĝis sub titolo *Gwalarn* (Nord-Okcidento) jarkvarona revuo en bretona lingvo (gvidata de Roparz Hemon), kiu dum la malmultaj jaroj de sia ekzistado plej grande utilis la patrolandajn lingvon kaj kulturon. La enkonduko de unueca ortografio kaj la kreo de bezonitaj modernaj teknikaj terminoj ebenigis la vojon al bretona skribita lingvo, kaj oni povas diri, ke jam hodiaŭ bretona literaturo estas sukcese ekstarigita. Ĝis nun tiu literaturo konsistis preskaŭ nur el religiaj kaj popolaj verkoj; la revuo *Gwalarn* ne sole publikigis altvalorajn tradukojn el la literaturo de la ceteraj keltaj lingvoj, sed ankaŭ el la klasika kaj moderna mondliteraturo, — oni nur menciu ĉi tie la *Mabinogion*, Chaucer, Blake, Shelley, Synge, T. C. Murray, k. t. p.; krome, ĝi aperigas multajn originalajojn de junaj bretonaj verkistoj, kiel noveloj kaj kritikajoj de Roparz Hemon, J. Kerrien, J. Riou, poezioj de Y. E. Jarl, Roparz Hemon, k. t. p. Ni vidas ĉi tie starigon de tute nova literatura mondo, anoncante leviĝon de nova matenruĝo por la keltaj nacioj (« *Wir sehen hier das Entstehen einer ganz neuen literarischen Welt, die das Aufgehen einer neuen Morgenrœte für die keltischen Vœlker bedeutet* »). La venontaj literaturhistoriistoj devos de nun akcepti keltan Bretonujon inter la nacioj kun modernaj literaturoj. Krome, ĉiu homo, kiu entreprenas studadon de la bretona lingvo, trovos ĉi tie plej favoran okazon per bonegaj tradukoj konatiĝi ludante kun tiu kelta idiomo. — Ni deziras kore al tiu patriota entrepreno plej grandan sukceson. »

# mondhistorio en bretona lingvo

En unu el niaj lastaj numeroj, ni menciis la klopodojn faritajn por krei sciencan edukan literaturon en bretona lingvo.

Jus aperis unua volumo de *Istor ar Bed* (Mondhistorio), verkita de S-ro Meven Mordiern. Ĉi tiu homo, — kiu estas eble nia plej granda, — kaj ankaŭ plej modesta, — klerulo je multaj fakoj, ludis gravan rolon en nia lingva movado. Antaŭ ĉiuj aliaj, li komprenis, ke la bretona lingvo povas fariĝi miriga klerigilo, kondiĉe ke oni purigu ĝin kaj provizu ĝin per necesaj teknikaj vortoj. Li ankaŭ komprenis, spite la opinio de samtempaj lingvosciencistoj, ke artefariteco kaj logiko estas atentindaj elementoj en la evoluo de lingvo. Antaŭ ĉio, li realigis kaj tiel pravigis siajn teoriojn.

La unua parto de lia *Mondhistorio* enhavas ĝeneralajojn pri historio kaj la metodoj de la historia scienco. Ĝi pritraktas la fontojn, — tradicioj, memorsignoj, bildoj, skriboj, surskriboj, manuskriptoj, presajoj, monumentoj, kaj antikvaĵoj. Poste, ĝi priskribas la helpajn sciencojn, — geologio, paleontologio, geografio, antropologio, etnigrafio, sociologio, lingvoscienco, arĥeologio, k. t. p. Fine, ĝi montras, kiel oni starigas kronologion.

La kompleta verko entenos kvin volumojn. La dua, *Prahistorio*, estos baldaŭ publikigita.

# Recenzejo

JARLIBRO DE LA LINGVA KOMITATO, publikigita de la esperantista Akademio, — Esperantista Centra Librejo, 51, rue de Clichy, Paris (9ᵉ). — Prezo: fr. fr. 1.

La plej interesa parto de tiu libreto estas la parto pri landnomoj (p. 31). Ĉar la demando estas ĉefe politika nenia akademio povas daŭre fiksi ĝin. Kial oni ne trovas en la listo de ŝtatoj Bretonujon kaj Kimrujon, apud Skotujo, Katalunujo, Irlando?

*NORD-OKCIDENTO aperas samtempe kun la bretonlingva kvaronjara revuo GWALARN.*

*La prezo de la kvar numeroj de 1929 estas kvar respondkuponoj, aŭ unu ŝilingo, aŭ ses francaj frankoj.*

*Ĉiun korespondajon oni sendu al:*

**GWALARN**
**B. P. 75, Brest**
**(Bretonujo)**

*La Administranto* : Y. DREZEN.
Presejo : 4, str. ar C'hastell, Brest.

## Levraoueg Gwalarn

Niv. 10. NEVEZ-AMZER
pez-c'hoari gant T. C. Murray, troet diwar ar saozneg gant R. Hemon.
*dre ar post:* 4 l.

Niv. 11. — PER AR C'HONIKL
danevell evit ar vugale.
*dre ar post:* 1 *l.*

Niv. 12. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR
gant Andersen, troet gant R. Hemon.
*dre ar post:* 3 *l.* 60

---

## GWALARN

kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
renet gant R. Hemon
Priz ar c'houmanant bloaz : 20 lur
(Broiou estren : 25 lur)

---

Goulenn "Gwalarn" hag al levriou embannet ganti digant :
Merour "Gwalarn"
Boite Postale 75, Brest
C. C. 96-38, Rennes

